# GWALARN

# PREDERIADENNOU
## DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

MEVEN MORDIERN

(Levrenn II)

78

MAE 1935

# Prederiadennou

## diwar-benn

# ar Yezou hag ar Brezoneg

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn II)

# TAOLENN

# Prederiadennou
# diwar-benn
# ar Yezou hag ar Brezoneg

## II

### XX. EVEZIADENNOU A-ZIVOUT AR PEZ A ZO ARAOK

Daoust da notennou ar pennad-araok beza kalz re verr ha tevel war eleiz a draou a bouez, a-walc'h a zo bet lavaret enno evit rei d'al lenner eun tañva eus niver ha gwrez an oaledadou a virvidigez-spered a zo bet enaouet en XIX$^{vet}$ kantved, gant an emsavadeg evit ar yezou hag ar brôadeleziou, adalek aradennad ar meneziou Gavret ha Hezet (*Gabreta* ha *Sudeta* gant ar Gelted koz, Boehmer Wald hag Erzgebirge gant an Alamaned-vremañ) betek aod ar mor Enezek, hag eus mor Adria d'ar mor Du. Ha c'hoaz, dre ziouer a lec'h, pe, evit lavarout gwell, gant aon rak hiraat betek re an danevell, em eus lezet ar C'hresianed er-maez, eun taol-disleal hennez en o c'heñver, hen anzav a ran, rak par e voe ar garantez o deus bet ouz o yez hag ouz o brôadelez d'ar garantez displeget gant ar poblou-all; kevatal eo bet o strivou, ker bras eo bet o nerz-emouestla hag o nerz-emaberzi, ha ker souezus al labouriou o deus

kaset da benn. N'eus netra tenerusoc'h eget skouer ar Gresianezed paour ha dizesk-se eus ar bobl a yae betek rei o gwenneg diweza evit harpa ar skoliou savet gant o c'henvroïz da vaga ar c'hresianegez en Anatolia hag el lodennou eus Europa sujet d'an Durked (1). Netra bravoc'h eget fealded ar c'houn a vire ar C'hresianed desket eus braster o brôad en Henamzer, netra kaeroc'h eget nerz ar fiziañs en Amzer-da-zont o lakae da lavarout, daoust da dristidigeziou ha da zismegañsiou an euriou ma vevent enno: *Tha elthê to rômaiko* « Ra zeuio ar romaneg! » (2). Netra hoalusoc'h eget « ar Menoz-Meur » en deus frealzet ha kennerzet ar rummou Gresianed o deus bevet a-hed an XIX^vet kantved: dastum an holl C'hresianed a veve en Europa hag en Anatolia en eur Stad hepken, en eur Stad dishual, dizalc'h, a vefe en hon Amzer eun astennadenn da Impalaerded c'hresian Buzantion er Grenn-amzer. Ar gasidigez da get, gant an Durked-Yaouank, eus ar brôadou Gresianed a veve en arvor Anatolia, he deus gwall-bellaet en Amzer-da-zont sevenidigez an uhel-vennadenn-se. Nemet trei dalc'hmat a ra Rod-Veur ar Berz-Diverz,

(1) Keñveria ar pez a lavar E Reclus, *L'Europe méridionale* p. 122.

(2) A. Bellessort, *La Roumanie contemporaine*, eil mouladur, 1905, p. 52. Hellened a rae anezo o-unan Gresianed an Henamzer, ha helleneg eus o yez. Nemet pa voe degemeret ar gristeniez er broiou hellenek, e teuas tamm-ha-tamm ar ger Hellen da gemma ster ha da dalvezout kement ha « pagan ». O veza, a-hend-all, m'edo ar broiou hellenek kristenet kevrenn eus an Impalaerded roman, ha ma kendalc'has, diwezatoc'h, renerien Impalaerded c'hresian Buzantion d'en em sellout evel astennerien an Impalaerded roman, e trôas ar C'hresianed d'en em envel Romaned (*Romioi* « Romaiz ») ha da ober eus o yez ar romaeg.



ha neb a zo gwintet e-krec'h bremañ ganti, en em gavo warc'hoaz degaset e-traoñ. *Ar poblou a oar labourat ha stourm hep fallgaloni nepred a zo sur da welout eun deiz pe zeiz an trec'h o tont d'ezo* (3).

*Brouda ar speredou da labourat, da sevel ha da groui, boaza an dud da striva, d'en em zibab ha d'en em zifenn, paotaat dre-holl ar c'hreizennou-kelenna, ar c'hreizennou-studia, ar c'hreizennou-prientideskadurez, ar c'hreizennou-aoza-sevenadurez, setu aze ar frouezou mat he deus taolet emsavadeg ar yezou hag ar brôadeleziou en XIX^vet kantved.* Ma vije bet eur yez veur hepken, an alamaneg da skouer, o ren eus ar menez Gavret d'ar mor Enezek, hag eus mor Adria d'ar mor Du, daoust ha c'hoarvezet e vije kement-all ? A-dra-sur, digoret e vije bet ivez dre-holl skoliou, reou bras ha reou bihan, hogen gant ar Stad, diwar he leveou, dre he c'hargidi, dre he gopridi, ha neket gant tud en o ferz o-unan, gant prevezidi. Ar spered en deus enaouet paotred emsavadeg ar yezou hag ar brôadeleziou, a weler unanet ennañ ar garantez ouz ar vro, ouz ar ouenn, ouz ar yez, ar garantez ouz ar ouiziegez ha perziou-mat-all eus an dibaota evel an emginnig, an emouestla, an emaberzi, ar spered-se, hag a zo moarvat ar pep gwella eus an emsavadeg, ne vije ket bet anezañ. Ar c'hendamouez frouezus ha yac'hus (4) etre ar brôa-

(3) Diwar-benn Gresianed an XIX^vet kantved, lenn : Henri Belle, *La Grèce*, war *T. du M.* 1876, 1877, 1878, 1879, 1880, 1884 ; Viktor Bérard, *La Turquie et l'Hellénisme contemporain*, 1893 ; Canat, *La Renaissance de la Grèce antique* (1810-1850), 1911 ; W. Miller, *A History of the Greek people* (1821-1921), London, 1922 ; G. Weill, *L'Eveil des Nationalités et le Mouvement libéral* (1815-1848), 1930, pp. 83 ha 167.

(4) Yac'hus, a lavaran, daoust d'ar gwall-skeudou a zo bet ouz e ambroug.

deleziou war dachenn ar studi hag an deskadurez ne vije ket bet anezañ kennebeut-all. En eur yez veur ledet war eur rannvedad-douar re ec'hon, komzet gant re a vilionou-tud, ne gaver nag ar spered-se, nag ar c'hendamouez-se. An darn-vuia eus komzerien eur yez veur a zarempred ar skoliou a-benn en em varrekaat da c'hounit o bara, n'eo ket e-sell d'ober enor d'o brôad ha d'o yez, ha d'o bruda en eun doare pe zoare. Kaeliet eo o spered ouz kement n'hall ket rei harp d'ezo da ober gwelloc'h o zreuz er vuhez. N'int ket e chal gant ensavaduriou-meur o bro, o veza m'emañ, gouez d'ezo, ar Stad hag ar gargidi evit pledi ganto. Digas e chomont ouz ar gwellaat hag an araokaat eur ar skiantou diarc'hantus (ha d'ar remañ beza ar re dalvoudusa evit digeri spered mabden, e wellaat, ha ledanaat d'ezañ kelc'h e weladurez), rak bez'ez eus, gouez d'ezo, gouizieien paeet diwar leveou ar Stad evit pleustri war ar skiantou-se. Ne sellont ouz al lennegez nemet pa vez arc'hant da denna diouti. Er yezou meur e vez bepred an dud o konta war dud-all evit ober al labouriou dic'hopr. Er yezou-se, ma vez enno an den e-unan, gant kement a ra, evel eul lommad-dour kollet e-kreiz ar mor, ez a war stankaat, muioc'h eget er yezou bihan, an dud digar na soñjont e tra-all ebet nemet enno o-unan hag en o c'hefridiou. War baotaat ez a, er yezou meur, ar rummadou tud a c'hellfed envel amañ, war hon douar-bras-ni, *Polunezidi Europa* pe *isnoueañsou europat a Ganaked,* da lavarout eo gwenngroc'heneien oc'h ober gant izela kavadennou hon Amzer, kirri-dre-dan, emluskerezed, nijerezed, pellgelaouerez diorjal, skingomzerez, skinsonerez, h. a., hag int o venel a-hend-all dic'houzvez a-grenn eus



ar c'havadennou uhela ha pinvidikausa d'ar spered, tud en eur ger ha na dalvezont ket gwell eget Poluneziz ha Papouaed Okeania — ha c'hoaz, n'oun ket sur n'emaoun ket oc'h ober dismegañs ouz ar rummadou-hont a Okeaniz, pa lakaan e-skoaz d'ezo ar re a zo amañ ganeomp (5).

*N'eus netra moredusoc'h ha lazusoc'h d'ar vuhez uhel ha da dalvoudusa labouriou ar spered eget ar Stadou bras-direiz, ma n'eus enno nemet eur yez da veza klevet hag eun doare sevenadurez da veza kavet a-hed miliadou a gilometradou,* evel m'edo gwechall an Impalaerded roman, ha, n'eus ket pell c'hoaz, Tsarelez Rusia. Eur wirionez hounnez hag a zo lakaet anat dre an difrouezusted-spered, e-keñver lennegez ha gouiziegez, a reuzias ouz an dud a gomze al latin, p'en em gavas ledet ar yez-se eus moger Hadrian d'an Ad-Atlas, hag eus ar mor Bras d'ar mor Du (6). Ken anataus-all peuzdifrouezusted ar morad rusianegerien a-led etre harzou Bro-Bologn hag aodou mor ar Japan (7).

Lavarout a-walc'h a rafe unan-bennak: « Emsa-

(5) Dismegañs a ran d'ar pep gwella anezo, d'an dud diouz an dibab a zo en o zouez evel e kement brôad-all war ar bed.

(6) Evezia a ran amañ ouz eun tu hepken eus ar gudennad-se. Pennabegou-all a zo bet o kenoberia da zifrouezusted-spered al latinegerien pa voe deuet al latin da yez eun impalaerded vras. Diwar o fenn, lenn F. Lot, *La Fin du Monde antique*, 1927, pp. 62-215 ; V. Chapot, *Le Monde romain*, 1927 (pennad-kloza al levr).

(7) Ret eo klevout ar pez a lavaran amañ evel m'hen klevanme va-unan. Bez' ez eus bet skrivagnerien c'houek ha gouizieien a zellid gant ar Rusianed. Nemet gwall-zister eo o niver lakaet keñver-ha-keñver gant niver ar rusianegerien. Muioc'h a labour-spered a zo bet, e-doug an XIXvet kantved, e-touez eur bobl vihan hualet evel an Dcheked eget gant eur Vrôad vras dishual evel Rusia.

vadeg ar yezou hag ar brôadeleziou, en XIX$^{\text{vet}}$ kantved, he deus taolet frouez fall: degaset he deus, en XX$^{\text{vet}}$ kantved, diframmadeg Impalaerded Aostria-Hungaria, ha laket, e-lec'h eur Stad vras hepken, pinvidik ha leun a c'halloud, eur boultrennadeg a Stadou bihan, dinerz ha paour, leun a zisfiziañs hag a gasoni an eil ouz eben ».

Respont a rin: « An diframmadeg-se, hag an dinerzadeg a zo bet da heul, a zo dreist-holl eur frouez eus dislealded Alamaned Aostria ha Magiared Hungaria e-keñver ar poblou slavek ha roumanek a genveve ganto en Impalaerded. Skouer Helvetia, enni peder yez (8) ha peder brôadelez, a ziskouez, en eun doare anat-splann d'an holl speredou eeun, e c'hell poblou disheñvel kenveva e peoc'h en hevelep bro pa vez ar spered a lealded o ren enno, en o renerien, hag e renerien-veur ar gouarnamant-kreiz. Ar spered-se a lealded a zo bet gant Aostrianed 'zo. D'ar re-se eo e tleer al lavar kaer: *Justitia erga omnes nationes est fundamentum Austriae* « An eeunded e-keñver an holl vrôadou, hennez eo maen-diazez Aostria ». D'ar re-se e tleer ivez ar pennstur buhezegezel eus ar c'hevatalder a wiriou etre ar brôadou o veva en Impalaerded : *Gleichberechtigung* en alamaneg. Evel-hen emañ ar pennad 19 eus adlezenn-reizaduri ar 21 a viz Kerzu 1867 :

« Etre an holl boblou eus Stad Aostria emañ o

(8) Alamaneg, galleg, italianeg, romañcheg. Loeiz R. de Salia, *Le Droit fédéral suisse*, 4 levrenn, Bern, 1892-1894 ; Paol Seippel, *Die Schweiz in XIX. Jahrhundert*, 3 levrenn, Bern, 1900 ; A. Dauzat, *La Suisse moderne*, 1910 ; W. Bretscher ha P. Clerget, *La Suisse au XX$^{e}$ siècle*, 1912 ; C. G. Picavet, *Une démocratie historique : la Suisse*, 1920.



ren lezenn ar c'heit-ha-keit. Pep pobl, diouti hec'h-unan, he deus gwir ma vo suraet d'ezi peurziwallusted he brôadelez hag he doare-yez. Ar c'heit-ha-keit eus an holl yezou boaziet dre an Impalaerded evit ar skoliou, ar mererez-stad, an darempredou etre kenvroïz, a zo anzavet gant ar Stad ».

E rann diweza ar pennad-mañ 19 end-eeun, e lenner :

« Er broiou ma 'z eus brôadeleziou disheñvel, e tle ar c'helenndiou digor d'an holl beza reizet e doare m'he devo pep brôadelez, hep d'ezi beza rediet da zeski eun eil yez eus ar vro, kement a vez ezomm evit kelenn en he yez-hi hec'h-unan. ».

An darn-vuia eus an dud desket ha pell-wel a oa, en XIX$^{\text{vet}}$ kantved, e penn ar poblou slavek ha roumanek o veva e dalc'h Aostria, n'o doa ken c'hoant nemet kenderc'hel da veza kevrenn eus an Impalaerded, war an diviz striz ma vefe miret al lealded hag an eeunded e-keñver o yezou hag o brôadeleziou gant renerien Wien (kent savidigez an daouelez pe zaoubenniez-Stad), gant renerien Wien ha renerien Best (goude savidigez an Daoubenniez). Kinnig a rejont meur a wech d'an Alamaned — ha, diwezatoc'h, d'an Alamaned ha d'ar Vagiared — kenoberia ganto diwar ar feur-se. Bewech ez int bet touellet ha stranet en doare vila. E 1848, e skrive paotr-araok an Dcheked, Ladislas Rieger, kement-mañ :

« Kendalc'h, anterinded, ha bleuñvidigez Aostria a dalv eun uhel-briz, neket hepken evit va brôad, hogen, ouspenn, evit Europa a-bez, evit an Denelez, hag evit ar Sevenadurez end-eeun. Ma na vefe ket eus ar Stad aostrian, e tlefed he c'hroui e-sell da vad Europa ha da hini ar Bed-holl ».

E 1867, gouarnamant Wien, e-lec'h lakaat da vaen-sol d'an Impalaerded reiz ar Gevredelez, da lavarout eo ar c'hevatalder a wiriou etre an holl vrôadou anezi, hag hec'h emrenerez da bep hini anezo (evel m'edo gortoz an holl), a zibabas, diouz aliou eun Alamagnad, den a Stad, an Daouelez, an Daoubenniez, da lavarout eo kevatalder a wiriou ha rannidigez ar veli etre Aostria ha Hungaria hepken. Neuze eo e skrivas Ladislas Rieger kement-mañ :

« N'oun ket evit mirout da rakwelout, — da rakkredi start, a hellfen da lavarout — e tegouezo, diwar an daoubenniez-Stad, dismantr an Impalaerded » (9).

Da wir e teue an diougan-se hanterkant vloaz diwezatoc'h.

Dre vont gant an eeun, da lavarout eo dre lakaat da ren ar c'hevatalder-gwiriou etre brôadou an Impalaerded, evel m'edo, a-benn neuze, ar c'hevatalder-se a wiriou o ren etre ar geodedourien anezi, ha dre rei da bep brôad hec'h emrenerez evit ar c'hefrediou a selle outi, e oa e galloud hag e dourn an Aostrianed hag ar Vagiared peurnevezi an Impalaerded koz, astenn ha startaat he buhez a-benn meur a gantved, a-drugarez da genobererez leal, da anaoudegez-vat ha da gengarantez an holl. War dallentez renerien Wien ha Pest, war o dislealded, war an dinac'h o deus graet ouz ar brôadou-all eus ar gwiriou a azgoulennent groñs evito o-unan, e kouez ar bec'h

(9) L. Léger, *La Renaissance tchèque*, pp. 164, 182. Evit kaout an danevell dre ar munud eus an darvoudou, e ranker trei ouz al levriou bras a-zivout Istor Aostria-Hungaria. Bez' ez eus, diwar dourn L. Léger, eun diverradur mat : *Histoire de l'Autriche-Hongrie*, 1879 (pemp mouladur-all abaoe).



pounner eus an diframmadeg vras a heulias brezel 1914-1918 (10).

## XXI. AR YEZ HAG AR RENKADOU-TUD ER BROIOU-KREC'H, EUS AR Ia KANTVED KENT H. S. D'AR XVIvet KANTVED GOUDE

En naontekvet pennad eus al levr-mañ diwar-benn poblou bihan Kreiz-Europa ha ledenez ar Balkaniou, ez eus bet graet meneg meur a wech eus noblañsou divrôadelezet, dislavekaet, alamanekaet, magiarekaet pe durkekaet, hervez al lec'h hag an amzer. Eun darvoud, hennez, eus ar paota, p'her c'haver en holl vareveziou an Istor hag en holl ouennou an Denelez. An noblañs, an uhelidi, ar pennou-pobl, p'emañ entrec'het o brôad, o deus da zibab etre daou hent: pe stourm betek ar par pella, en em aheurti en enebarez, e riskl bras da veza peurziberc'hennet eus o madou hag eus o beli, ha da vont da get, pe blega d'an drec'hourien, degemer o lezenn, o yez, en em heñvelekaat outo e pep giz, d'en em douezia ganto ar buana ma vo gallet evit mirout o feadra, hag ober o gounid eus berz-mat ar bobl drec'ha. A-vec'h ma 'z eus ezomm da lavarout ez eo an eil hent a vez dibabet peurliesa ha gant an darn-vuia. Renerien ar bobl dre-

(10) Diwar-benn reiz ar Gevredelez, ez eus eveziadennou eus ar fura e levr P. Leroy-Beaulieu, *Les Nouvelles Sociétés anglo-saxonnes : Australie et Nouvelle-Zélande, Afrique du Sud*, pp. 222-31 (eus an trede mouladur, 1907) : keñveriadur ha-mat-ha-fall an urziaduriou kevredel en o c'hreñv er Stadou-Unanet, er C'hanada hag en Aostralia. Lenn ouspenn J. Bryce, *La République américaine*, 5 levrenn, 1912-1913.

c'ha, diouz o zu, o deus muioc'h da c'hounit dre hoalat daveto pennou ar bobl drec'het eget dre o c'has da get, rak drezo, dre o hanterouriez, e c'hellont mestronia ha mera gwelloc'h a se ar peb-all eus poblañs ar vro sujet ganto. Hounnez e voe ar reolenn a heulias peurliesa ar Romaned e-keñver ar poblou o doa faezet, e-keñver Kelted an Douar-bras, dreist-holl e-keñver ar C'halianed kabestret dre an argadadennou brezel a reas Julius Kezar en o bro, eus 58 da 51 kent H. S., hag, eur c'hantved diwezatoc'h, e-keñver ar Vrezoned, bazyeoet etre 43 ha 83 goude H. S.

Re boueza a raer peurliesa war an didenn eus an emromanekaat gant ar C'halianed, ha war an tenn eus an emromanekaat gant ar Vrezoned. Barn hervez al lealded rika ha diwar studia piz pep tra a dleer ober, ha neket diwar skañv, o heulia froudennou ar spered ha karanteziou pe zigaranteziou ar galon. Ret eo, e pep brôad, ober an digemm etre ar remziadou (rak eus an eil remziad d'egile e tro a-wechou en holl-d'an-holl an temz-spered en eur vrôad), hag, ouspenn-se, e pep remziad e tleer digemma etre an dud oc'h ober anezañ.

Berroc'h eo bet ar marevez kelt-ha-roman en enez-Vreiz eget e Galia, ha meur a dra, ma vije padet en enez-Vreiz keit ha ma 'z eo padet e Galia, a ro da gredi e vije bet romanekaet ivez ar vro-se, da vihana ar c'hevrennou anezi en em astenn diouz an tu kreisteiz da voger Hadrian (1). E Galia, e vanas ar c'hel-

(1) J. Loth, *Les mots latins dans les langues brittoniques*, 1892 (a bouez bras) ; F. Haverfield, *The romanization of Roman Britain*, 1905 (diwar *Proceedings of the British Academy*, II ; mouladur distag) ; J. Rhys, *Celtic Britain*, pevare mouladur, 1907 ; Sagot, *La Bretagne romaine*, 1911 ; L. Le Roux, *L'Armée romaine de Bretagne*, 1911 ; J. O. Bevan, *The Towns of Roman Britain*, London, 1917 ; Th. Codrington, *Roman Roads in Britain*, trede mouladur, 1918 ; Donald Atkinson, *The Governors of Britain from Claudius to Diocletian*, war *Journal of Roman Studies*, 1922, pp. 60-73 ; R. E. M. Wheeler, *Segontium and the Roman Occupation of Wales*, 1923 ; R. G. Collingwood, *Roman Britain*, Oxford, 1923 ; F. Haverfield, *The Roman Occupation of Britain*, 1924. Eun diverradur mat gant V. Chapot, *Le Monde romain*, 1927, pp. 388-411.



tieg pell a-walc'h e boaz gant uhelidi ar vro. Kenderc'hel a reas zoken d'en em leda ha d'en em startaat war an tachennou damc'hounezet gantañ er Mervent (Aquitania ha Novempopulana), e-touez iberegerien ha liguregerien ar broiou-se, betek derou ar c'henta kantved goude H. S. da vihana (2). Bez 'hon eus, e keltieg, enskrivaduriou-meur, enskrivaduriou evel pa lavarfen a-berz Stad, da lavarout eo a-berz pennou-tud, renerien, uhelidi, breuriezou-beleien, kevredadou-micherourien, bet engravet er I$^{\text{a}}$ hag en II$^{\text{vet}}$ kantved goude H. S.: deiziadur (kalander) arem Coligny, aoter bageerien Lutetia, h. a. Kement-se a denn da anataat edo c'hoaz, er mareadou-se, ar c'heltieg e bri gant ar C'halianed. Ha ret eo e vije pa wetomp en eil kantved end-eeun, eskob Lugudunon (Lion bremañ) (3), sant Irenaios, o studia anezañ (4).

Gwirheñvel eo e talc'has uhelidi Galia da intent ar c'heltieg ha da veza barrek, diouz red, d'hen komz ouz tud ar werin keit ha dibenn an III$^{\text{vet}}$ kantved

(2) J. Loth, *Les Graffites gaulois de la Graufesenque*, war *Rev. celt*, 1924, pp. 1-64 ; A. Dauzat, *Les Noms de lieux*, 1926, pp. 108-11.

(3) Lyon, hervez doare-skriva diabeg ar galleg, A. Dauzat, *op. cit.* pp. 73-4.

(4) G. Dottin, *La langue gauloise*, 1920, p. 69.

goude H. S., diwezatoc'h c'hoaz marteze e rannvroiou-zo.

Abred en em ziskouez an anoiou latin e-touez uhelidi Galia, hogen dibaot a-walc'h e tegouez d'ezo beza latin en-holl-d'an-holl. Eus an tri ano a zouge ar geodedourien roman, ragano, ano-kerentiad, lezano, unan pe unan, a-wechou daou, a zo keltiek (5). Eun dam-arouez eo kement-se o deus klasket eun niver a uhelidi c'halian unani an doug o doa ouz al latinelez d'ar garantez a zalc'hent, daoust da se, d'ar geltiegez. Hoalet eo bet, a-dra-sur, eur c'halz anezo gant tuiou skedusa, kaera, gounidusa ar Sevenadurez roman, gant plegou mat ar Romaned: an deskadurez uhel marteze, an urz roman hag an emgenreiz roman

(5) Setu amañ, da skouer : 1° keltiek o lezano : *Julia Luguselva* (enskrivadur Bourdel ; *Luguselva* « perc'hennet gant Lugus » : iwerzoneg *selb*, kembraeg *helw* « perc'henniez ») ; *Katus Julius Vercondaridubnus*, kenta beleg an aoter ramzel *Romae et Augusto*, dediet e Lugudunon (Lion), er c'henta a viz Eost, er bloaz 10 kent H. S. Vercondaridubnus a zo stumm latinaet eur c'heltieg *Verkondaridubnos* ; 2° keltiek o ano-kerentiad hag o lezano : *Pius Esuvius Tetricus* (*Esuvios Tetrikos*), impalaer Galia e 268-274 goude H. S.; *Publius Vergilius Maro* : ano e vamm, *Magia*, a zo keltiek, ha keltiek ivez ano lec'h e c'hanedigez, *Andes* ; ouz *Maro* keñveria *mâros* « meur » ; gant *Vergilius*, keñveria pe *vergo* (e *vergobretos*), hen-vrezoneg *guerg* « oberius, efedus, nerzus », pe *verga*, hen-iwerzoneg *ferc* « buanegez, kounnar » hag an anoiou hen-geltiek diwar *verga* : *dea Vergana* (*deae Verganae et Medunae*, war eun enskrivadur a C'hermania), *Vergivios ôkeanos* (Ptolemaios) ; *Julia Bardi [filia] Eliomara* (enskrivadur kavet e Karinthia). Skoueriou-all a zo rôet gant H. d'Arbois de Jubainville, *Recherches sur l'origine de la propriété foncière et des noms de lieux habités en France (période celtique et période romaine)*, 1890, pp. 129-34 (rann-bennad diwar-benn an anoiou-tud e Galia goude aloubidigez ar vro gant ar Romaned). A-zivout an ano *Verkondaridubnos*, H. d'Arbois de Jubainville, *Les noms gaulois chez César et Hirtius*, 1891, pp. 57-60.



hep mar ebet, dre ma oa er re-mañ mammennou dispar a Nerz hag a Verz. Hogen arabat re boueza war hoalusted ar romanelez evit ar C'halianed, evel ma ra gouizieien dievez-zo eus hon Amzer, a sell ouz an dud hag ouz an darvoudou eus a wall-bell hag en em laosk da veza dallet gant sked Oberenn-veur Rom. Ouz Romaned veo o deus bet d'ober uhelidi Galia, da lavarout eo ouz Romaned a bep seurd, reou vat, reou fall ha reou-etre, ar rummad reou-etre kalz stankoc'h moarvat eget an daou rummad-all, m'o gwelent sklaeroc'h neuze eget ma reomp-ni bremañ.

Meur a dra a denn da lakaat anat n'eo ket bet peurzallet uhelidi Galia gant ar romanelez. En III^vet^ kantved goude H. S., p'edo Septimus Severus o ren, e voe gwelet zoken evel eun dazorc'hidigez eus ar geltiegez e Galia. Al *leuga* pe leo ar Gelted a gemer lec'h ar *milia passuum* (miltir ar Romaned) war ar mein-bonn a-hed an hentou bras. Distroadet eo al latin gant ar c'heltieg er prosezou hag el lezvarniou. Doueou ar vro a adkemer eun dra bennak eus o stumm keltiek a wechall. Bez ' ez eus tud, gwazed ha merc'hed, hag a gemer warno beza drouized ha drouizezed (6). Anoiou keltiek ar poblou galian a zeu war varr betek kemer lec'h an ano, a-wechou latin pe latinaet douget gant o c'hêriou-penn (7). H. a. Kement-se holl o tiskouez ne voe ket mou-

(6) H. d'Arbois de Jubainville, *Introduction à l'étude de la littérature celtique*, 1883, pp. 109-10 ; *La Civilisation des Celtes et celle de l'Epopée homérique*, 1899, pp. 93-5 ; *Principaux auteurs de l'Antiquité à consulter sur l'histoire des Celtes depuis les temps les plus anciens jusqu'au règne de Théodore I^er^*, 1902, p. 309 ; *Les Druides*, 1906, pp. 78-9.

(7) Dont a ra *Legedia* da veza *Abrinkatis* (aet da *Avranches* e galleg), *Noviodunon* da veza *Diablintis* (*Jublains*) ; *Suindinon*, da

get ar geltiegez e Galia ker buan ha ken aes ha ma kreder peurvuia, hag e vanas, e-pad meur a gantved, kreñv a-walc'h evit beza war-nes lakaat al latinegez en argoll, pa veze an degouezadennou a-du ganti (8). Bezomp sur ez eus bet, etre kreiz ar c'henta kantved kent H. S., ha dibenn an III$^{vet}$ kantved goude H. S., e-touez ar Romaned hag an Italianed-all galvet dre o c'hefridiou da veva e Galia, tud evit en em geltiekaat, evel ma 'z eo bet kavet, daouzek pe bemzek kantved diwezatoc'h, e Kreiz-Europa, Alamaned evit en em slavekaat pe en em vagiarekaat. Anat eo da vihana levezon ar gwiskamant keltiek war ar Romaned. Ma 'z eus bet, kerkent hag ar I$^{a}$ kantved kent H. S., Galianed evit kemer toga ar Romaned, e voe gwelet er I$^{a}$ kantved goude H. S. pennvrezelourien roman gwisket penn-kil-ha-troad diouz giz ar C'halianed. N'eo ket hepken gwiskamant ar Gelted, bragou hir pe verr (9), toneg kougoulek, mintilli, h.

veza *Kenomanis* (*Celmans*, *Cemans*, ha bremañ *Le Mans* e galleg) ; *Juliomagos* da veza *Andegavis* (*Angers* ; *Anjou* a zeu eus *Andegavon*) ; *Kaesarodunon* da veza *Turonis* (*Tours* ; *Touraine* a zeu eus *Turonia*, e latin ar veleien a veve e gre ar Franked ; an ano koz e boaz er marevez kelt-ha-roman a oa *Turonikon* ; en hevelep doare, e lavared neuze *Kenomanikon* ; ar galleg *Maine* a zeu eus *Kenomania* e latin an dud a Iliz). Dont a ra *Lemonon* da veza *Piktavis* (*Poitiers* ; *Poitou a* zeu eus *Piktavon*). H. a. A. Dauzat, *Les Noms de lieux*, 1926, p. 126.

(8) Eur maread a wall-reuz eo an III$^{vet}$ kantved evit an Impalaerded roman. E Galia, etro dibenn ar c'hantved-se, ar c'hêriou a oa bet, e-pad ar c'henta hag an eilvet kantved, kreizennou-romanekaat, digor, ec'hon, lirzin, hetus beva enno, a ya da greñvlec'hiou (*burgi*) mogeriet-uhel, enk ha teñval. War vihanaat ez a ar boblañs enno. An uhelidi, ar binvidien a ya da ober o annez war ar maez, F. Lot, *op. cit.* 1927, p. 82.

(9) Ar verr-vroz (heñvel ouz kilt Tiruheliz Vro-Skos), a weler douget gant ar wazed skeudennet war gelorniou arem kenta



a., a gement a vanas e boaz, hogen, ouspenn, giziou keltiek-all d'en em ginkla ha d'en em arma. Maengizelladuriou ar marevez kelt-ha-roman, ar mein-bez dreist-holl, a zo alïes awalc'h engravet warno skeudennou paotred ha merc'hed gwisket, kinklet, hag, awechou, armet hag arouezintiet diouz giz ar Gelted dishual (10) Harpet eo an testeni-se gant hini al lennegez. Klaudianus (IV$^{vet}$ kantved goude H. S.), en e varzoneg diwar-benn Stiliko, a daolenn d'eomp Galia evel eur vaouez kaer bleo melen-aour, ganti en he dourn daou c'hoaf-bann diouz giz ar C'haisated a

oadvez an houarn en Alpou illiriat, n'emañ ket anavezet, ahervez, gant Galianed ar marevez kelt-ha-roman (an doue kavet en Hérange a hañval beza gantañ, koulskoude, eun doare kilt, A. J. Reinac'h, *Divinités gauloises au serpent*, war *Rev. archéol.* 1911, I, pp. 222-3). Bez' o deus ar C'halianed daou seurd bragou : 1$^{o}$ bragou hir ha ledan, heñvel a-walc'h ouz seier (*virobulgas* « seier-gwazed »), gwisket dreist-holl gant ar Velged a veve en hanternoz d'ar stêriou Sequana ha Matrona ; 2$^{o}$ bragou berr ha striz douget gant ar C'halianed-all. An daou stumm bragou-se a gaved ivez gant ar C'hermaned, gwech eur seurd, gwech eur seurd-all, diouz ar poblou. Ar galianegromaneg *braca* (bet degemeret gant ar brezoneg) a ziskouez beza, diouz e stumm, eur ger amprestet digant ar germaneg. Ar wir furm geltiek anezañ a zo deuet da veza *gwregys* e kembraeg, *gouriz* e brezoneg. Ar C'hermaned a rae *theuh-brokas* « bragoumorzed » eus ar bragou berr ha striz. A-gevret ganto e wiskent eur re loerou hir (*hose*, gouez d'ezo) a save betek an daoulin. Gant poblou-zo (Saozon, Burgonded, meuriadou Franked-zo) ne junte ket al loerou ouz ar bragou, ha lezet e veze an daoulin en noaz. Ar bragou berr, amprestet gant ar soudarded roman, a voe anvet ganto *femoralia*. *Rev. celt.* 1890, p. 39 ; H. d'Arbois de Jubainville, *Principaux auteurs*, pp. 159-62 ; *Les Celtes*, 1904, pp. 72-7 ; H. Hubert, *Les Celtes*, I, 1932, pp. 278-9.

(10) Eur skouerig hepken eus an aspadennou keltiek tennet diwar ar c'hlaouier. Kontell-zebri ar C'halianed, a virent en eur gouhin stag ouz feur o c'hleze, a badas da veza e boaz betek gre ar C'hladdalc'helez : kontell-vastard, kontell-vastardel, bastardell a raed anezi neuze, *Rev. des Et. anc.* 1907, pp. 278-9.

wechall, hag en he c'herc'henn eun dorc'h (tro-c'houzoug weet en aour) evel ma veze gant Brenined ha Breninezed amzer an Dishualded ha gant an doueed. Ker brôadel-all eo stumm Breiz (*Britannia*) : houmañ a zo broudvrizellet (tatouet) d'ezi he dremm hag he divrec'h; gwisket eo en eur sae c'hlas-mor, ha war he fenn, da gabell, he deus penn eun tourc'h-gouez (11).

Ar garantez ouz Galia a vanas beo e kalon an uhelidi betek ar V[vet] kantved. Neuze eo e klaskas tud veur bro-Arvern adsevel Galia e renk ar Stadou gant skoazell ar C'hoted. Nemet c'houita a rejont war o zaol, ha, da heul o drouziwez, e voe drastet bro-Arvern en eun doare euzus gant ar Franked ha diframmet diganti ar pep gwella eus he foblañs evit beza lakaet da sklaved (12). Fin e voe da C'halia. N'eo ket gwirheñvel e vije bet anavezet ar c'heltieg gant Arverned veur ar V[vet]-VI[vet] kantved, Avitus (13), Sidonius Apollinaris, Apollinaris Yaouank, Alcimus Ecdidius (sant Avit), Syagrius, h. a. Ar garantez ouz Galia he doa treuzvevet enno, moarvat, war anaoudegez ar galianeg, evel ma welomp hizio, e Breiz, ar garantez-Vro o tarnveva e tud uhel, noblañsou, bourc'hizien, pinvidien, dic'houzvez a-grenn eus ar brezoneg.

Boas e vezer da lavarout amañ : « Ar bobl izel, ar werin, a oa chomet feal d'he yez vrôadel ». N'en em lezomp ket da veza touellet gant geriou kaer, ha teneraet gant fealded ar beorien ouz yez o c'havell. Rak, er c'heñver-mañ evel er c'heñveriou-all, ne dalv ket eur renkad-tud war eur renkad-all. N'eus anaoudegezvat ebet da gaout outo evit ar « fealded »-se. D'ar vrientinien, d'ar binvidien e oa bet savet skoliou latin Galia: digor e oant d'ezo hepken (14). Aes-meurbet e oa bet gant-se d'ar renkadou uhel eus ar vrôad, d'ar renkadou-renerien, troka o yez ouz al latin. Ar bobl, hi, n'he doa skol ebet, d'ezi da c'hallout deski yez he mistri. He fealded d'ar galianeg n'edo e gwirionez tra-all ebet nemet he divarregez da zeski al latin. An arvest mantrus a ro d'eomp hizio, e Goueled ar Vro-mañ end-eeun, eur bobl a-bez o stlepel he yez vrôadel d'ar blotou, pa gav he zro d'hen ober dre hent ar skoliou darbaret d'ezi ker brokus ha ker brokus gant ar Stad ha gant an Iliz, an arvest-se hor sklerijenn war wir natur fealded ar bobl d'he brôadelez.

Gant-se, dre n'oa ket evit ober a-hend-all, ha neket dre ma talveze war ar vrientinien hag ar binvidien, e talc'has ar werin e Galia da gomz ar c'heltieg pelloc'h eget tud ar renkadou uhel. Pa c'hoar-

(11) Ar pennou-loened, pe zarn pe zarn eus ar pennou-se (kerniel ar c'hirvi hag an tirvi, da skouer), a dalveze da gabell e lidou-zo, e-touez Europiz ar ragistorvez, hag aspadennou eus ar c'hiz-se a gaver e poblañs Europa e derou an Istorvez. En eul livadur etrusk, doue an anaon a zo skeudennet eur pennbleiz gantañ da gabell war e benn, J. Poulsen, *Etruscan Tomb Paintaings, their subjects and significance*, Oxford, 1922, pp. 50-1 ha sk. 36. Er V[vet]-VI[vet] kantved, diouz an diou brezegenn *De Calendis Januaris*, ez anavezomp edo ar c'hiz, da geñver deiz kenta ar bloaz, en em wiska e stumm loened, kirvi ha heizezed peurliesa, *Rev. des Et. anc.* 1909, p. 339 ; *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1914, pp. 131-2.

(12) J. Tourneur-Aumont, *Les quatre épisodes de la bataille de Vouillé*, Poatie, 1926. *Gallorum firmitas, caractère national des Gaulois, suivant Isidore de Séville*, war Pro Alesia, 1922. A-zivout drastidigez Arvernia gant ar Franked, pajennadou mat da lenn en Istor Frañs Herri Martin.

(13) Aet da impalaer eus 454 da 456.

(14) Teodor Haarhof, *The Schools of Gaul, a study of pagan and Christian education in the last century of the Western Empire*, Oxford, 1920.

vezas da goueriaded C'halia, rivinet gant dreist-gwiriou an tellaoua, d'en em sevel, en trede hag er pevare kantved goude H. S., e rojont d'o emsavadeg eun ano, *Bagaudia* (15), dinaouet eus ar ger keltiek *baga* « hu, stourm, emgann » (16), ha brudetmat e vanas an ano-se, e-touez gwerin C'halia, e-pad meur a gantved. Bez ' e reas eus ar Vagaouded kristenien ha merzerien, ken ma kemered, er VI$^{vet}$ kantved, *Bagauda, Bacauda,* da ano-den, da ano-badez. An daou rener a oa e penn Bagaouded an III$^{vet}$ kantved, Amandus hag Aelianus, a voe kehelet gant ar bobl izel evel doareou sent, hag, er VII$^{vet}$ kantved, e tiskoueze c'hoaz an dud diwar ar maez dismantrou kreñvlec'hiou a lavarent beza a-zilerc'h ar Vagaouded: *Castrum Bagaudarum* (17).

Er V$^{vet}$ kantved, pa zegouezas ar Vrezoned en Arvorig, edo an anoiou-lec'hiou er vro-se dindan treuzfurmerez romanek ar yezou nevez-latin. Kement-se a laka anat e oa maro ar c'heltieg eno d'an ampoent (18). E bro an Aedued hag ar Senoned, edo komzet c'hoaz ar c'heltieg gant an dud diwar ar maez en III$^{vet}$-IV$^{vet}$ kantved (19). Komzet e oa

(15) An dibenn-ger evel en *alauda*, aet da *aloue* e galleg koz. Eur ger-bihanaat diwar *aloue* eo ar galleg-bremañ *alouette* « ec'houeder, alc'houeder ».

(16) *Baga* a zo aet da get er yezou brezonek. Bez' ez eus anezañ c'hoaz en iwerzoneg-krenn dindan ar stumm *bag* a dalv war eun dro « komz » ha « stourm », *Rev. celt.* 1908, p. 206.

(17) *Rev. des Et. anc.* 1920, pp. 41-7, 107-17. *Amandus* a vije deuet da *Avand* e brezoneg. *Rev. celt.* 1908, p. 231.

(18) J. Loth, *L'émigration bretonne en Armorique, du V$^{e}$ au VII$^{e}$ siècle*, Roazon, 1883 ; *Les langues romane et bretonne en Armorique*, war *Rev. celt.* 1907 ; *Les Noms des Saints bretons*, war *Rev. celt.* 1908, 1909.

(19) J. Loth, *Remarques aux Inscriptions latines sur pesons*



ivez d'ar IV$^{vet}$ kantved e bro an Drevired, hervez ar Pannoniad sant Jerom en doa bevet e Treveri (Trev bremañ) hag e Galatia (20). War glannou ar Roen-izela, ez eus testeniou anat eus maro abred ar c'heltieg, kerkent hag an II$^{vet}$ kantved goude H. S., nemet eno n'eo ket gant al latin e voe kemeret e lec'h, hogen gant ar germaneg (21). En Helvetia, en enep, ez eus testeniou ken anat-all o tiskouez e padas ar c'heltieg da veza e boaz betek ar V$^{vet}$-VI$^{vet}$ kantved, er mare end-eeun m'edo an Alamaned stag da ober o annez er vro-se (22).

E kement lec'h m'edo komzet c'hoaz ar c'heltieg e Galia, er IV$^{vet}$, V$^{vet}$ ha VI$^{vet}$ kantved, e oa barrek ivez, moarvat, an dud da glevout ha da gomz al latin: bez ' e oa anezo diouyezerien. Hogen al latin a oa yez veur an Iliz, Iliz Roum, he doa kemeret lec'h an Impalaerded roman aet d'ar bas. Al latin eo a zeske pennou-pobl ar C'hermaned deuet da veva

*de fuseau trouvées en territoire gaulois, et, en particulier, à l'inscription celtique de Saint-Révérien (Allier)*, war *Acad. des Ins. et Bel. Let. Comptes-rendus*, 1916. An enskrivadurioù-se a zo enno geriou keltiek : *curmi* « bier », *veadia* « gwead », *gnata* « merc'h », *geneta* « plac'h yaouank », *vimpi* « koantenn », *gabi* « ke-*marcosior* « ra varc'hegan, marc'hegez a hetan », mer », h. a.

(20) Bremañ c'hoaz, e bro-Drev, eo keltiek an darn-vuia eus an anoiou-lec'hiou o tont eus an Hen-amzer, nemet distummet ez int gant doare-distaga ar c'hermanegerien. *Kéton* « koad », da skouer, aet da *zeton* er VII$^{vet}$ kantved, a zo deuet da veza *scheid* hizio : *Treroketon* = *Trierscheid* ; *Taxokéton* = Tett-scheid (*taxo* « lart-kuilh » ha lezano d'ar broc'h) ; Borvokéton = Burtscheid ; *Birarokéton* = Béyercé, *Rev. celt.* 1881-1883, pp. 485-6.

(21) A. Dauzat, *Noms de lieux*, 1926, p. 111.

(22) Dauzat, id. ibid. o heulia Hubschmied, *Zeitschrift für deutsche Mundarten*, 1924, p. 184.

e Galia. Barnet e oa gant-se ar c'heltieg d'ar maro. Mervel a reas didrouz ha divrud, evel ma ra ar beorien, evel m'eo marvet ar polabeg (slaveg an Elvizela) en XVIII$^{vet}$ kanttved, evel m'emañ bremañ o vervel yezou slavek Hanternoz an Alamagn, ar slovinkeg hag ar c'hachoubeg, evel m'emañ o vervel er vro-mañ end-eeun ar rannyezou gwenedek komzet e Baz-Gwerann, e Gêrveur, e Hoad, e Hedig, e Ruiz, e Kiberen, rannyez dregeriek Goelo, h. a., evel ma varv ha m'eo tonket da vervel kement yez a beurzilezer d'ar bobl dizesk ha dic'hálloud, pa na gavont ket, e renkadou uhel ar vrôad, tud a benn hag a galon evit suraat an difenn hag an adsav anezo.

Ar Romaned n'int bet biskoaz e chal da zeski o yez d'ar werin. N'eo ket eur souez, gant-se, e vije bet eus an treuta, eus ar pobleka, eus ar vila seurd, al latin komzet gant ar bobl izel e Galia, dreist-holl en hanterenn anezi tro ouz an Hanternoz hag ouz ar Gwalarn. Renkadou uhel ar vrôad o doa desket, er skoliou savet evito, al latin bras, al latin unvan, al latin lennegel, hogen, diwar an trede kantved, en em gav ar renkadou tud uhel-se gwall-reuziet gant an holl walennou a gastiz a gouez neuze war an Impalaerded roman: brezeliou ouz an diavaez, stourmadegou-diabarz, argadadegou-Barbared, emsavadegou koueriaded, drastadegou, dibobladegou, rivinadegou, h. a. Tiegeziou pinvidik, kerentiadou uhel a ya da get en o fez, pe dre varo o izili aet da anaon hep lezel a vugale war o lerc'h, pe dre ar rivin a laka o diskennidi d'en em goll er werin. Kemeret e veze o lec'h gant tud-all savet eus ar bobl pe deuet a vaez-bro, Germaned, Slaved, Sarmated, Alaned,



Huned, h. a. (23). Nemet an tiadou krouet gant an dud nevez-savet pe nevez-deuet-se (*homines novi*) n'oant ket evit komz latin c'houek an tiadou uhelidi a ouenn goz. A remziad da remziad, e-pad ar IV$^{vet}$, ar V$^{vet}$ hag ar VI$^{vet}$ kantved, e teuas yez an dud uhel, yez ar renkadou-renerien, da veza heñveloc'h-heñvela ouz lavar ar bobl. Al lavar-pobl-se, n'oa bet nepred moarvat peurunvan eus eil penn Galia d'egile, a ya war zizunvanaat, war zisheñvelaat muioc'hmui, neket hepken diouz ar rannvroiou, hogen, a zo gwaz, diouz ar ploueziou (parreziou, kumunou) (24).

Er V$^{vet}$, VI$^{vet}$ ha VII$^{vet}$ kantved, da lavarout eo e gre Merowingiz, edo pep tra o rei lusk d'ar rannyeza-se eus ar romaneg (*romanice*) (25), o veza n'oa ken a Stad-veur o klask unvanaat ha kreizenna

(23) Diwar an trede kantved dreist-holl, e voe degemeret e Galia bagadou Barbared evit stanka an toullou graet e poblañs ar vro gant an dibobla. Fraostegou a rôed d'ezo da zigranna. Stank a-walc'h, bremañ c'hoaz, er broiou-krec'h, ar bourc'hiou hag ar c'hêriadennou a zoug testeni dre o ano e tennont da advrôadennou Barbared eus dibenn an Impalaerded roman : *Francourville*, *Auménancourt*, *Almenèches*, *Allemagne*, *Marmagne*, *Sassogne*, *Sissonne*, *Sermaise*, *Sarmiers*, *Villegoudou*, *Goudourville*, *Gueux*, *Gandalou* a zo diwar an hen-anoiou *Francorum villa*, *Alamanorum curtis*, *Alamanisca*, *Alamania*, *Marcomania*, *Saxones*, *Sarmatia*, *Sarmatis*, *Gothorum villa*, *vicus* pe *villa de Gothis*, *Vandalorum* (Dauzat, *op. cit.*).

(24) C. H. Grandgent, *An Introduction to vulgar Latin*, Boston 1907 ; Pirson, *Le Latin des formules mérovingiennes et carolingiennes*, war *Romanische Forschungen*, 1909, pp. 837-944 ; A. Dauzat, *La Vie du Langage*, 1910, pp. 181-90 ; *La Philosophie du Langage*, 1912, pp. 120-8 ; *La Géographie linguistique*, 1922, pp. 133-93.

(25) Lavaret e veze *romanice* « romaneg », *britannice* « brezoneg », *wasconice* « gwaskoneg », h. a. *Romania* a veze graet eus an holl vroiou m'edo komzet ar romaneg enno (Italia, Iberia, Galia, Illiria, Pannonia, Thrakia ha Dakia).

an traou e Galia, hogen meur a rouantelez, Neustria, Aostrasia, Burgondia, Brittia, Aquitania, Septimania, Provinkia (26), laosk-meurbet e pep-hini anezo beli ar renerien. E gre Karolingiz (VIII$^{vet}$-IX$^{vet}$ kantved), ha d'ar broiou-krec'h beza bet dastumet d'ar mare dindan galloud eun impalaer hepken, impalaer ar Franked, e kendalc'has an darnaoua eus an douarou hag eus ar beliou da vont war gresk, hag e padas an traou evel-se betek an XI$^{vet}$ kantved. En em lakaat a ra neuze an tiadou-noblañs uhela da enep-darnaoua (kouls lavarout) dre vrasaat o domaniou diwar goust an noblañsou bihan re wan evit en em zifenn. Unan eus an tiadou uhel-se, hini duged an Il-a-Frañs (anzavet e oa dug an Il-a-Frañs gant noblañs ar broiou-krec'h, — nemet noblañs Okitania, — evel o aotrou-meur pe o fennaotrou) a gasas da get, dre en em harpa war ar bobl ha war an Iliz, an tiadou preizataerien diwar an noblañs bihan a veve enezennet en e zomani. Trei a reas, goude-se, ouz an noblañsou bras a ziavaez, hag, a-wechou dre vrezeliadou, peurliesa dre varc'hadou, dre brenadou, dre zimeziadou, dre zegouezadou, e kouezas, a-benn eun nebeut kantvedou, holl zouar ar broiou-krec'h dindan e veli. Evel-se eo e voe savet rouantelez Vro-C'hall (27).

En IX$^{vet}$ kantved, e oa aet da get er broiou-krec'h diweza aspadenn ar brôadeleziou bet degaset enno dre argadadegou bras ar V$^{vet}$ kantved. Bete neuze,

(26) Septimania ha Provinkia n'edont ket rouanteleziou. Septimania a oa e kerz ar C'hoted annezet er Spagn (Wisigoted) ha Provinkia e kerz ar C'hoted a veve en Italia (Ostrogoted).

(27) A. Longnon, *Atlas historique de la France*, 6 levrenn, 1884-1889 ; *La formation de l'Unité française*, mouladur Delaborde, 1922 ; J. Flach, *Les origines de l'ancienne France*, 4 levrenn, 1886-1917.



e-keñver Reiz, e kendalc'hed da zigemma etre Romaned, Franked saliat (Franked an Hanternoz), Franked ripuariat (Franked ar Reter), Burgonded ha Wisigoted. Pep den en e frankiz a veze barnet hervez lezennou e ouenn. Diwar an IX$^{vet}$ kantved, e paouezer d'ober diouz ar c'hiz-se. Laket er-maez ar Flandrez hag ar broiou ahed glann gleiz ar Roen, bet gounezet da vat gant ar yezou frankek hag alamanek, laket er-maez ivez rannbarziou eus ar Boulonnez hag eus an Normandi, bet aloubet evit eur mare gant ar saozneg hag an daneg (28), n'oa ken nemet romanegerien (gallegerien evel ma lavaromp) dre-holl.

Sevenadurez krenn-amzeriat ar broiou-krec'h a zo en he barr eus an XI$^{vet}$ d'ar XIV$^{vet}$ kantved. Ar sevenadurez, graet anezi *sevenadurez c'hladdal-c'hel,* diouz ar reiz-perc'henna m'edo diazezet warni, a zo gall penn-da-benn. Eur grouidigez eo gant noblañs hag Iliz Vro-C'hall ha gant ar c'hevredadou micherourien a bep seurd a laboure evito (29). Arabat sellout ouz noblañs Warlaeziz d'ar c'houlz-se evel o tiskenn eus ar vrientinien c'halian, roman ha

(28) Padet e voe da gomz daneg ha saozneg e korniou-zo eus an Normandi betek an XIII$^{vet}$ kantved da vihana. Kalz diwezatoc'h goude e talc'hed da saoznega e korn hanternoz ar Boulonnez, da zezvarn diouz an anoiou-kêriadennou n'int ket bet distummet eno gant ar gallekaat (*Darlincthun*, *Audincthun*, h. a.) evel ma 'z int bet en Normandi (*Kirkbudh* « lochenn an iliz » aet da *Criquebœuf*, *Eklund* « koad-dero » aet da *Yquelon*, h. a.) Diwar-benn an annezadou Saozon ha Skandinaved en arvor hanternoz Bro-C'hall hag ar roudou he deus lezet o yez en anoiou lec'hiou, lenn A. Dauzat, *Les Noms de lieux*, 1926, pp. 144-8.

29) C. Enlart, *Manuel d'archéologie française depuis les temps mérovingiens jusqu'à la Renaissance*, 6 levrenn.

german a veve er IVvet hag er Vvet kantved. N'eus liamm ebet a gerentiez etrezo, na zoken ouz an dud uhel a veve e gre Merowingiz (30). Andon noblañs gall an XIvet-XIVvet kantved, noblañs ar c'hladdalc'helez, a zo e kargidi hag e soudarded war varc'h ar marevez karolingat (VIIIvet-Xvet kantved). Ar soudard war varc'h, e mare Karolingiz, a veze rôet douar d'ezañ evit paea e servij-brezel ha rei peadra d'ezañ da vaga e varc'h ha da zerc'hel e armou hag e houarngen e ratre-vat. Eus ar soudard-se war varc'h e tiskenn ar pep brasa eus marc'heien (pe varc'hegourien) ar c'hladdalc'helez (31), hag ar c'hont, a zo anezañ, er reiz-perc'henna-se, evel ahelkreiz an holl urzaz eus an noblañs (32), n'eo nemet an diskennad eus ar c'hargiad anvet *comes* e latin, a

(30) Unan eus ar fazïusa menoziou a c'heller da vaga er spered eo kredi e stabilded an tiegeziou en hevelep renkad eus ar Gevredigez a-hed eun hir steudad a gantvedou. Istor ar c'herentiadou, bewech ma c'heller hen heulia e-pad lïes remziad, a ziskouez e vez bepred eur monedone, eur sav-diskenn a diegeziou etre ar renkadou uhel hag ar renkadou izel en eur vròadtud. A-zivout kement-se, lenn eveziadennou D'Avenel *Découvertes d'histoire sociale* (1200-1910), c'houec'hvet miliad, 1910, pp. 29-32.

(31) Eus an XIvet d'ar XIVvet kantved, e teuas eun nebeut izili nevez d'an noblañs dre rei ar varc'hegouriez da vourc'hizien ha da goueriaded en em vrudet en emgannou.

(32) War vordo eo bet an urzaz-se e-pad pell, ha ne zeuas da veza digeflusk nemet en XIIIvet kantved. Setu amañ roll ar c'hladdalc'herien vras, dre vont eus an izelá d'an uhela : kont, markiz, dug ha par. Ar c'hladdalc'herien vihan a oa anezo, dre vont eus an uhela d'an izela : beskont, kastellan, aotrou-izel, gwaz-izela. Baron, ger a dalvoudegez ledan (« den en e frankiz » e germaneg), a voe kemeret en XIIIvet kantved da envel ar c'hladdalc'herien-etre n'o doa ket gwir da zougen an ano a veskont. Evesaat ouz ar berz a reas, er c'hladdalc'helez, ar ger a ouenn geltiek *vassalus*, *vassal*, diwar *vassus*, furm latinaet ar ger keltiek « *vassos* « gwaz ». Kemer a reas *vassal* lec'h ar ger germanek *antrustion* en VIIIvet kantved.



oa fiziet ennañ, e gre Karolingiz, evezia ouz eur rannvro damheñvel dre he ment ouz eun departamant a vremañ. Eun doare-prefed edo, hag eur c'hant bennak eus ar gonted-se a oa evit Frankia a-bez (33).

Diou yez a oa d'ar sevenadurez c'hladdalc'hel :

1° al latin, al latin bras pe latin lennegel, aet da yez varo etre ar IVvet hag ar VIvet kantved. Dazorc'het e oa bet ar studi anezañ e gre Karolingiz ha deuet e oa da veza yez al lenneien hag ar ouizieien, yez ar c'hansellerez hag an darempredou etre Kornog-Europiz evel m'edo a-benn neuze yez an Iliz.

2° ar yezou romanek, dinaouet eus al latin poblek pe latin izel komzet e Galia e gre an Impalaerded roman. En XIvet-XIVvet kantved, e tegemmed, e-touez yezou romanek ar broiou-krec'h, diou yez veur : *a*) yez Ok, er C'hreisteiz (Okitania), anvet evel-se diouz ar ger *oc* (diwar al latin *hoc*) a dalveze da lavarout « ya » er yez-se (34); *b*) yez Oui (*Oïl* hervez an doare-skriva koz), en Hanternoz (Bro-C'hall).

(33) P. Guilhiermoz, *Essai sur les origines de la noblesse en France au Moyen-Age*, 1902 ; J. Calmette, *La Société féodale*, eil mouladur, 1927. Bourrusa levr da lenn a-zivout ar vuhez a rene an noblañs gladdalc'hel eo hini Ch. V. Langlois, *La Société française au XIIIe siècle d'après dix romans d'aventures*, eil mouladur, 1904. — *Frankia* a veze graet, en VIIIvet kantved, eus ar vro annezet pe zalc'het gant ar Franked. Da *Ffraine* eo aet e kembraeg.

(34) Lavaret e veze *oc* evit « ya » ha *no* evit « nann », Bertram de Born, e kasad (gwerzennou-kloza) unan eus e werziou-brezel, a lavar evel-hen :

*Papiol, d'agradatge,*
*Ad Oc e No t'en vai viatz,*
*Dic li que trop estan en patz.*

« Papiol [jangler Bertram de Born], a galon vat — Davet Ya-ha-Nann [ano Richard Kalon-Leon e gwerziou Bertram de Born] kea buhan — Lavar d'ezañ ez int [an dudjentil] re e peoc'h ».

Rannet e oa d'o zro an diou yez veur-se etre eun niver eilyezou m'eo diaes-meurbet merka da bep hini anezo bevennou resis dre n'oa dishenvelded distag-mat ebet etrezo war o harzou ha ma c'helle tremen an den a-sil eus an eil eilyez d'eben hep gouzout d'ezañ, kouls lavarout (35). An eilyezou-se a vanas yezou lennegel, yezou-Stad komzet gant uhelidi ha pennou ar rannvro keit ha ma voe oc'h ober e reuz an darnaoua eus an douarou hag eus ar beliou er broiou-krec'h. Pa voe staget gant an enep-darnaoua, e teuas an eilyezou komzet er rannvroiou o kreski da gemerout o c'hreñv war eilyezou-all. Er c'hiz-se eo ma teuas, a-benn an diwez, galleg an Il-a-Frañs, da lavarout eo ar rannyez romanek komzet e domaniou an dug a Frañs, aet da roue Bro-C'hall, da veza trec'h war ar rannyezou gallek-all komzet er Champagn, er Bourgogn, el Lorren, e Pikardi, en Normandi hag er Poatou (36). Aloubidigez Bro-Saoz gant an Normaned, en XI[vet] kantved, he doa lakaet ar galleg d'en em leda e Breiz-Veur, dre m'o doa an Normaned a ouenn skandinaviat degemeret, a-unan gant sevenadurez c'hladdalc'hel Bro-C'hall, ar galleg da eil yez (37), hag, ouspenn-se, dre m'edo

(35) E romaneg ar broiou- krec'h, evel e brezoneg Breiz-Izel, n'eus rannyez ebet e gwirionez nemet an hini a vez komzet er wik hag er ploueziad-douar stag ouz ar wik, pe, evel ma lavaromp bremañ, er barrez, er gumunenn, A. Dauzat, *La Vie du Langage*, 1910, pp. 183-8 ; *La Géographie linguistique*, 1922, pp. 133-50.

(36) Diwar-benn trec'hadennou hag aloubadennou galleg an Il-a-Frañs, lenn F. Brunot, *Histoire de la langue française*, 7 levrenn.

(37) En Normandi, n'eus nemet an arvor a gement a zo bet tudet gant ar Skandinaved, da lavarout eo ar broiou-mañ : Kustentin, Bessin, Maez-Kadvan (*Campagne de Caen*), Aoj, Lieuvin, bro-Roan, bro-Galed (*Caux*). Er broiou-se hepken e vez kavet anoiou-lec'hiou skandinavek. Broiou an argoad (*Bocage, Houlm, Marches, Ouche*), hag an Avranchin er c'hornog, a zo manet bepred tudet gant gallegerien nemetken.



ar C'hallaoued stankoc'h egeto en armead a renjont ouz Bro-Saoz. Ar galleg eo, gant-se, a zeuas da veza, e-pad meur a gantved, yez ar roueed norman hag anjouat a Vro-Saoz. Hizio c'hoaz, gant bras eo bet ar spered a virerez gant renerien Vro-Saoz, e klever, e lidou-zo, tud-e-karg ar rouantelez oc'h ober gant arroudou gallek eus ar Grenn-amzer diveizadus a-grenn d'an darn-vuia eus ar Saozon (38).

Ar Groazadeg ouz Albiziz, en XIII[vet] kantved (padout a reas ugent vloaz), a lakas beli roueed Vro-C'hall ha levezon ar galleg d'en em astenn war ar C'hreisteiz. Sevenadurez skedus-meurbet Okitania a beñseas er brezel kriz a renas neuze noblañs an Hanternoz ouz noblañs ar C'hreisteiz, ha war dre-foedi ez eas ar yez anezi diwar ar mare-se. Dalc'het e voe da gana ha da skriva e provañseg a-hed ar XIV[vet] kantved, nemet n'edo ken skoret neuze ker brokus hag araok gant an noblañs al lennegez uhel e Yez ar Vro. Unan, koulskoude, eus al levriou a denn sked war Yez Ok a zo bet savet er c'hantved-se : e 1325, e skrivas Ramon Muntaner, e Valansa,

(38) Diwar-benn an darvoudou : J. H. Round, *Feudal England : historical studies on the XI th. and the XII th. centuries*, London, 1895 ; eil mouladur, 1909 ; J. H. Ramsay, *The Angevine Empire* (1154-1216), 1903 ; H. W. C. Davis, *England under the Normans and Angevins* (1066-1272), 1905 ; pevare mouladur, 1915. — A-zivout ar yez : Jespersen, *Growth and structure of the English language*, 1905 ; O. F. Emerson, *History of the English Language*, New-York, 1894 ; H. C. Wyld, *A short History of English*, London, 1921 ; R. Huchon, *Histoire de la langue anglaise*, 1923.

e *Vrud Katalonia* a zo manet unan eus penn-oberennou lennegez Ok er Grenn-amzer (39).

Sked sevenadurez ar C'hreisteiz, en XI[vet] hag en XII[vet] kantved, a oa en em ledet, neket hepken war vro C'hall, hogen, ouspenn, war ar Spagn ha war an Itali. Digant Kreisteiziz eo o deus ar C'hallaoued desket stumma gwerziou. Kemeret e veze ar provañseg da eil yez gant uhela pennou Europa, ha studiet ken aketus ganto ma teuent barrek da sevel rimadellou er yez-se. E 1154, p'en em gavas ar c'hont a Brovañs e Torino gant impalaer an Alamagn, Frederik I[a], e voe boemet hemañ gant kened ar peziou-barzoniez a ganas d'ezañ an noblañsou brovañsat oc'h ambroug ar c'hont. Abaf ne vanas ket avat. Ha da eilgeria outo, e savas dioustu e provañseg an dekkwerzennad-mañ :

*Plas mi cavalier francez,*
*E la donna catalana,*
*E l'onrar del Ginoes,*
*E la court de castellana.*
*Lou cantar provençalez,*
*E la danza trevisana,*
*E lou corps Aragones,*
*E la perla juliana,*
*La mans e cara d'angles,*
*E lou donzel de Toscana* (40).

« Eun drugar eo d'in ar marc'heg a Vro-C'hall, — hag an itron a Gatalonia, — ha sevended Jenoaïz, — ha kourtezi ar Gastilhaned, — Giz-kana Provañsiz, — ha koroll Trevizaniz, — ha ment-korf Aragoniz, — hag ar berlezenn juliana, — Dourn ha dremm ar Saozon, — ha floc'h yaouank Toskana ».

Ker bras e oa sked ha levezon al lennegez provañsek en XIII[vet] kantved, ma veze savet er yez-se o gwerziou hag o soniou gant barzed a vaez-bro, ganet e Venezia, e Mantua, e Ferrara, e Jenoa.

Al lamm-gresk souezus graet gant rouantelez Vro-C'hall, an trec'hadennou gounezet gant he roueed, ar roll a bouez c'hoariet gant marc'hegouriez ar vro-se en aloubidigez Bro-Saoz hag e dialoubidigez ar Spagn (41), kement-se holl, ha traou-all ouspenn, a rôas d'ar galleg al levezon a oa bet bete neuze gant ar provañseg hepken. Dister-meurbet e oa bet deraouennou ar galleg el lennegez, ken dister ha ma oa bet, dindan renadurez Kapetiz, an deraouennou politikel a reas ar vrôad her c'homze, goude tremen kantvedveziou e sujedigez gant germanegerien. Paouraet ha disleberet muioc'h eget yezou romanek ar C'hreisteiz, aet pelloc'h egeto diouz stumm ha neuz al latin bras hen-amzeriat, germanekaetoc'h en he geriadur, divalooc'h da glevout dre unton ha diheson an doare-distaga anezi, hir en he frazennadur, peuzdic'halloud da sevel geriou nevez, n'oa er yez-se diouan ebet e gwirionez ouz he ragaoza da vont da yez veur a sevenadurez ha da c'hoari ar roll a yez etrevrôadel a voe he hini, e-pad meur a gantved, en Europa

(39) Pajennadou mat da lenn e levr koz Herri Martin diwarbenn an taol marvus skôet ouz sevenadurez ar C'hreisteiz gant ar Groazadeg ouz Albiziz.

(40) Ch. Gidel, *Hist. de la litter. fr.* I, 1875, p. 48.

(41) Dialoubidigez (*reconquista*) ar Spagn, bet aloubet gant Muzulmiz en VIII[vet] kantved, ha dialoubet tamm-ha-tamm, eus an IX[vet] d'ar XVI[vet] kantved, gant kristenien kevrenn hanternoz ar vro, Bagadou Franked da genta, Gallaoued da c'houde, a rôas harp d'ar Spagnoled e brezeliou an dialoubi.

(42). Ar c'hosa oberiou a lennegez a anavezomp e galleg, gwerz santez Eulalia (X$^{\text{vet}}$ kantved) hag ar Ganaouenn Roland (derou an XII$^{\text{vet}}$ kantved) a zo darndeoderez-bugale p'o lakaer e-skoaz gant an oberennou a saved en hevelep marevez e kembraeg hag en iwerzoneg (43). Ar C'hanaouennou-jestr, ar romantou kourtez, zoken ar romantou tennet eus danvez Breiz, ne dizont ket zoken kerkent ha seuliou al lennegeziou nevez-keltiek kempred d'ezo. A-walc'h, evit her spisa anat, lakaat ar pep gwella eus ar romantou gallek a Vreiz e-skoaz d'ar Mabinogion, ha, dreist-holl, e-skoaz d'an tri anezo a lavarer beza bet trôet diwar ar galleg pe heñvelekaet dioutañ: *Gerent hag Enid*, *Peredur a Evraog* (44), *Owen ha Luned*. Eur frealz doare-danevell diluz hag eeun ar Vrezoned, gwevnded ha berrded pinvidik o yez d'al lenner aet skuiz gant randon hag aridennadou ar var-

(42) Ker gwir e tere darn eus an eveziadennou se ouz latin an Hen-amzer : « frazennadurez tuzum ha stank ennañ an daousteradou faziùs, geriadur paour, furmidigez geriou diaes ha diastenn... e oa al latin eur benveg tuzum, dotu, tenn da verat... nemet ne spleite ket disterveziou ar benveg e-keñver an nerz a zeue d'ezañ eus trec'hadennou ar Romaned », A. Dauzat, *La Vie du Langage*, pp. 197-8.

(43) Bez' hon eus barzonegou iwerzonek bet miret d'eomp gant dournskridou eus an VIII$^{\text{vet}}$ kantved, hervez Windish, D'Arbois, *Cours de littérature celtique*, I, 1883, p. 78.

(44) Peredur a Evraog (ar gêr anvet York e saozneg) ha neket Peredur ab Evraog evel ma skriver peurliesa, *Rev. celt.* 1929, pp. 414-8. Mabinogi Peredur eo ar wir danevell-C'hraal kembraek, A. Nutt, *Studies on the Legend of the Holy Grail with especial reference to the hypothesis of its Celtic origin*, London, 1888 ; J. L. Weston, *From Ritual to Romance*, Cambridge, 1920, pp. 191, 196 ; *Romania*, XLIX, 1923 (*Caput Johannis = Corpus Christi*) ; R. Sherman Loomis, *The Head in the Grail*, war *Rev. celt.* 1930, pp. 39-62.



vailherien a Vro-C'hall, gant paourenteziou ha tuzumderiou o yez (45).

Ar gwall-siou a oa ennañ ne virjont ket koulskoude ouz ar galleg da zont da veza, en XIII$^{\text{vet}}$ kantved, eur yez etrevrôadel intentet ha komzet gant uhela pennou Europa, dre m'en em vatae diwar galloud politikel, sked ha levezon sevenadurel rouantelez ar C'hallaoued. Dall ouz gwanderiou ha namou o yez n'oa ket manet koulskoude an dud lennek. Remziad war-lerc'h remziad, e strivas eun niver anezo da ober outo. Lezennerien ha difennerien c'hredus a sav d'ar galleg, ha kregi a raer d'ober gwardoniez vat war e dro. Ar XVI$^{\text{vet}}$ kantved eo bet eur c'hantvedvez studia, diluzia, distroueza ha c'houennat ar yez. Grammadegourien a zispleg ar reolennou ret o heulia evit komz galleg reiz ha fraez, ha n'eur ket evit mirout a gredi e oa tremen ezomm eus ar reolennou-se pa weler ar faziou a bep seurd a rae neuze o skriva o yez an dud uhela (46). Jafrez Tory, en e *Champ fleury*, moulet e 1529, a eeuna d'an holl an hent davet studia, reiza ha gwellaat ar galleg, ha Joakim du Bellay, en e levr *Défense et illustration de la langue française*, embannet e 1549, a ziskouez penaos e gaeraat hag e binvidikaat.

Ne voe ket aner an holl labouriou-se. Teurel a rejont o frouez er XVII$^{\text{vet}}$ kantved, a voe eur mare-

(45) Eul levrig mat da lenn a-zivout lennegez c'hallek ar Grenn-amzer eo hini G. Paris, *Esquisse historique de la littérature française au Moyen-Age*, 1907.

(46) Boutin edo, da skouer, an ober gant ragano ar c'henta person unan *je* dirak ar verb er c'henta person lies : *je dirons*, *je ferons*, *j'allions*, *je venions*. Ar roue Fransez Ia a ra dalc'h-mat ar fazi-se en e skridou : « *J'avons espérance qu'y fera beau temps* », emezañ en unan eus e lizerou.

ad-bleuñvi evit ar galleg hag e lennegez (47). Al lusk war-raok rôet d'ar galleg a yeas war greski muioc'h c'hoaz en XVIII$^{vet}$ hag en XIX$^{vet}$ kantved. Ar spered a enklaskerez, a imbourc'herez, a oa neuze gant kalz a C'hallaoued o laka da zigeri d'o yez tachennou manet bete neuze peuz-dibleustr pe dibleustr a-grenn. Nevezet penn-da-benn e vez ar skiantou koz. Krouet e vez skiantou nevez e-leiz. Dremmweliadou sebezusoc'h eget ar pep sebezusa eus an huñvreadou graet gant Hen-amzeriz ha Krennamzeriz a ziguz da spered mab-den, da heul ergerzidigez ar bed-holl, merdeïdigez e voriou, hag ar c'havadennou graet gant an naturourien, an dudoniourien, an hendraourien, ar yezoniourien hag ar gevredadourien (48). Dallentez pe sotoni e vefe nac'h ar perz o deus bet ar c'hallegerien en holl nevezintiou-se. Gwell eo d'eomp ober hor rann eus ar madou speredel bet dastumet evel-se dindan

(47) Gwelout an *Istor lennegel eus ar Frañs*, deraouet gant Beneadiz ha kendalc'het gant Breuriez-Veur an Enskrivaduriou hag al Liziri-kaer.

(48) J. Darmsteter, *L'Orientalisme en France*, war *Essais orientaux*, 1883 ; S. Reinac'h, *La Science française en Orient*, war *Rev. politique et littéraire*, 18$^{vet}$ a viz Eost 1883, advoulet war *Esquisses archéologiques*, 1888, pp. 2-12 ; D$^{r}$ E. T. Hamy, *La Science française au Mexique*, war *Rev. d'Ethnographie*, 1886 ; D. Mornet, *Les Sciences de la Nature en France au XVIII$^{e}$ siècle*, 1911 ; L. Halphen, *L'Histoire en France depuis cent ans*, 1914 ; *La Science française*, mouladur Larousse, 2 levrenn, 1915 ; *Archives des missions scientifiques et littéraires* ; *Nouvelles archives des missions* ; *Comité des travaux historiques et scientifiques (bulletin historique et philologique ; bulletin archéologique ; bulletin de géographie historique et descriptive*, h. a.) ; *Revue de Géographie* ; *Annales de Géographie* ; *La Géographie* ; *L'Anthropologie* ; *l'Année sociologique* ; *Revue historique* ; *Journal Asiatique* ; *T'oung Pao* ; *Revue assyriologique* ; *Revue égyptologique* ; *Revue des Etudes grecques* ; *Bulletin de correspondance hellénique*, h. a.



tiz d'eomp, dre lakaat kraban ar Brezoneg d'en em astenn warno. Digor hizio d'hon argadadennou-preizata maeziou ec'hon ha mengleuziou pinvidik-dreist ar Gouzout, evel m'edo digor, tri mil vloaz a zo, dirak hor Gourdadou, douarou-labour, peurvanou, aouregou, kouevregou, arc'hantegou ha houarnegou ar Bed. D'eomp-ni, brezonegerien, d'o lakaat da dalvezout evit gwella mad hor Yez hag hol Lennegez, hag an nerzidigez eus hor Brôad *dre stumma tammha-tamm enni diwarno ar strolladou-tud desket ha dremmweliet ec'hon, ar renkadou renerien kenyez d'eomp, hon eus ezomm anezo* (49).

## XXII. AN EMC'HALLEKAAT GANT AR RENKADOU-RENERIEN, EN ALAMAGN HAG E RUSIA, EUS AR XVI$^{vet}$ KANTVED D'AN XVIII$^{vet}$

Kerkent hag an XII$^{vet}$ kantved, e oa bet levezoniet yez Alamagniz gant ar galleg. Gladdalc'herien Vro-C'hall a zo kemeret neuze da skouer e pep tra gant aotrounez an Alamagn. O gwiskamant, o armou, o doareou brezeli hag ebatal a zo degemeret ganto. Klask a reont dreveza ar giziou kourtez e bri gant marc'hegouriez Vro-C'hall, ha, da dizout

(49) N'eo ket da lavarout e vefe mat d'ar vrezonegerien desket tremen hep anaout ar pez a zo bet graet er c'heñveriou-se gant ar brôadou-all. En enep rik eo ! Gounid-spered ha deskadur a zo da gaout digant an holl, ha nerz ouspenn, da heul, evit hor yez hag hol lennegez. Aliou mat-kenañ gant Roparz Hemon en tri fennad *Breiz hag ar Bed*, *Lennegez*, *Hent ar Skrivagner*, embannet en e levr *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz*, Brest, 1931.

gwelloc'h ar pal-se, e kasont alïes o mibien da gelenna pe da beurgelenna e Bro-C'hall pe, da vihana, evit nebeutaat d'ezo an divrôa, e kevrennou germanekaet pe zamc'hermanekaet Bro-Loren hag ar Flandrez (Hengo, Brabant, Haspengo) (1), a oa peurc'hounezet a-benn neuze d'ar c'hladdalc'helez (2). Ampresta a reont digant ar galleg ar muia ma c'hellont a c'heriou hag a zoareou-lavar, dre ma oa gant ar re-mañ, d'o spered boemet ha touellet gant ar sevenadurez c'hallek, eur blaz hag eur sked na gavent ket e geriou hag e doareou -lavar an alamaneg. Diwar ar galleg, e teue an darn-vuia eus o geriou gant marc'hegourien an Alamagn, er marevez-se, pa gomzent eus traou ar brezel hag al lez. Intentet ha komzet zoken e tlee beza ar yez-se gant kalz anezo, da zezvarn diouz ar gwerzennou e galleg penn-da-benn m'edo peñseliet stank ganto oberennou barzed kourtez an Alamagn e-pad an XII$^{\text{vet}}$ hag an XIII$^{\text{vet}}$ kantved (3).

E-touez ar geriou amprestet, hiniennou, oc'h envel traou dianav d'an Alamaned, a denne da bin-

(1) Hengo, anvet *Hainaut* gant ar c'hallegerien ; Haspengo, *Hesbaye*.

(2) Bez' ez eus, en alamaneg an XII$^{\text{vet}}$ kantved, geriou flamankek anat, bet amprestet digant noblañs Bro-Flandrez. Da skouer, *wapen*, a dalveze kement hag « armou (ardameziou) eur marc'hegour ». Furm ar ger-se, en uhel-alamaneg, e oa *wafen*. *Dorpaere* « koueriaded bilened » (« kóriadenniz » diouz ster resis ar ger) a zo eur ger flamankek-all deuet da alamaneg an noblañs en XII$^{\text{vet}}$ kantved. An uhel-alamanegerien a lavare *dorfaere*, E. Tonnelat *Histoire de la langue allemande*, 1927, pp. 93-4.

(3) Skoueriou gant Tonnelat, *op. cit.* p. 97. Lenn ouspenn Chélard, *La civilisation française dans le développement de l'Allemagne au Moyen-Age*, 1900.



vidikaat o yez, pe, da vihana, da stanka toullou enni. Nemet, evel ma c'hoarvez bepred pa vez eur vrôad-tud, pe eur renkad pe renkad anezi, dallet, touellet hag evel teoget gant sked ha levezon eur sevenadurez hag eur yez estren, ne voe ket muzul an amprestadennou diouz an ezommou, hag e trôas Alamaned an noblañs da gemer digant ar galleg eun niver geriou n'o doa ezomm ebet anezo, p'en em gave en o yez geriou alamanek rik da ober evito : *massenîe* « koskor eun aotrou », *harnasch* « houarngen, klaouier, harnez eur marc'hegour », *lanze* « goaf », *gabilot* « goaf-bann », *aventiure* « avantur », *prîs* « priz », *poisun* « kontamm », *prisun* « bac'h, karc'har », *tchanzun* « kanaouenn », *tanz* « koroll », *tschoie* « levenez », *amis* « mignon, keneil », *bois* « koad », *manier* « doare », *prophezie* « diougan », h. a. Kalz eus ar geriou-se, amprestet hep ezomm, goude beza bet e boaz e-pad an XII$^{\text{vet}}$ hag an XIII$^{\text{vet}}$ kantved, a yeas da get er XIV$^{\text{vet}}$ hag er XV$^{\text{vet}}$ kantved, bep ma koaze hoal ar varc'hegouriez, ma toc'horae an doare-kevredad kourtez, ha ma teue giziou nevez da ren (4).

Er XVI$^{\text{vet}}$ kantved, e trôas adarre ar renkadou uhela en Alamagn da wrac'haat gant sevenadurez ha yez ar C'hallaoued. Emañ neuze Fransez I$^{\text{a}}$ o ren ha lez roue Bro-C'hall e barr he sked. Enebour Fransez I$^{\text{a}}$, Charlez-Pempvet, en deus bet en e yaouankiz, e Flandrez, eur gelennadurez hanterc'hallek. Aet da impalaer, e laka alïes da skriva e galleg al lizerou a gas da briñsed an Alamagn. Diouz skouer an impalaer e ra noblañs ar vro-se.

(4) Tonnelat, pp. 93-9.

Kalz anezo, en o yaouankiz, a ya da Vro-C'hall evit beza desavet. Skignet e voe, a-hend-all, anaoudegez ha boaz ar galleg, er broiou etre Roen hag Oder, dre an annezidigez enno eus eun niver hugunoded argaset eus Bro-C'hall gant ar brezeliou-kredenn, e dibenn ar c'hantved-se (5).

E derou ar XVII[vet] kantved, goude galleg an dud a lez, e teu galleg an dud a vrezel da enlouc'ha en alamaneg. E-keit m'emañ Alamagniz o stourm an eil re ouz ar re-all e brezel an Tregont-Vloaz, e tegemeront en o yez ar pep brasa eus ar geriou gallek a vrezelerez e boaz d'ar mare-se: *General, Kapitän, Leutnant, Offizier, Dragoner, Musketier, Artillerie, Infanterie, Regiment, Kompanie, Garnison,* h. a. An uhelidi, diouz o zu, ha zoken ar vourc'hizien uhela ha pinvidika, a gemer digant ar galleg geriou a sevended, termeniou a gerentiez : *Cavalier* « denjentil, den-a-zoare », *Dame* « itron », *Demoiselle* « dimezell », *Monsieur* « aotrou », *Papa* « tadig », *Mama* « mammig », *Onkel* « eontr », *Tante* « moereb », *Cousine* « kenitervez », h. a. Laosket e vez d'ar bobl izel, d'an dud dizesk, ar ger alamanekrik *Ahn* « tad-koz ». En e lec'h, diwar skouer ar galleg, e forch an dud desket *Grossvater* ha *Grosspapa* (6).

N'eo ket hepken evel brezelourien ampart ha tud-a-lez seven-meurbet edo brudet neuze ar C'hallaoued. Prizout a raed war re ar brôadou-all o zud a vicher, dreist-holl o saverien-dïez, o liorzerien, o c'hemenerien, o ferukennerien ha kempennerien-vleo-merc'hed, o c'heginerien. An Alamaned pinvidik a gemeras e gopr saverien-diez, liorzerien, kemenerien, perukennerien, keginerien a Vro-C'hall, ha, dre ar rummadou tud-se, en em silas en alamaneg eleiz a c'heriou gallek-all o tenna d'ar micheriou: *fassad* « talbenn », *balkon* « pondalez-prenestr », *nische* « kustod », *allee* « alez », *bosket* « bodad-gwez », *spalier* « spalier » *kostum* « gwiskamant », *robe* « sae », *taille* « dargreiz », *peruke* « maou-tenn », *omelette* « alumenn », *frikassee* « fritadenn », *bouillon* « bouilhons », h. a. Ker boemet edo Alamaned ar renkadou uhel gant traou Bro-C'hall ma kemerjont ar pleg da gomz bepred e galleg, p'edont kenetrezo. Trei war an alamaneg a raent hepken p'o doa da ober ouz ar vourc'hizien izel hag ouz an dud a netra. Ar gallega a oa deuet da veza en o zouez eur merk anat a sevended-dreist (7).

Rôet o deus eun ano en o yez d'ar marevez-se eus o istor m'edont o varmouza, gwasa ma c'hellent, ar C'hallaoued. *Die alamodische Zeit* « ar marevez alamodek » a reont anezañ, da lavarout eo ar marevez *à la mode de France* « diouz giz Vro-C'hall » (8).

Pell a-walc'h e padas an ober diouz ar c'hiz-se. C'hoaz e-kreiz an XVIII[vet] kantved, brasa ha brudeta roue he deus bet ar Brus, Frederik Dieil (9), a skrive e galleg e holl oberennou, ken barzoniez,

(5) Id. pp. 149-50.
(6) Id. p. 150.

(7) Id. pp. 150-1.
(8) Id. p. 151.
(9) *Frederik der Einziege*, gouez d'an Alamaned. Ganet e 1712, aet da roue e 1740, marvet e 1786. Ar C'hallaoued a ra anezañ Frederik Veur.

ken komz plaen, zoken e lizerou d'e gerent (10). En e levraoueg, n'oa nemet levriou gallek. Levr alamanek ebet. Nebeut a stad a rae eus an alamaneg, dre ma kave e oa siou ennañ (11).

Eur skouer ker brudet-all eo hini an impalaerez Katell Rusia (12). Merc'h e oa da zug Anhalt-Zerbst, unan eus ar broiou o doa an Alamaned diframmet digant ar Slaved en $XII^{vet}$-$XIII^{vet}$ kantved ha dislavekaet tamm-ha-tamm abaoe (13). Daoust d'he

(10) Unan eus al lizerou gallek-se skrivet gant Frederik Dieil a vo kavet e *Souvenirs du Chevalier de Cussy (1795-1866)*, embannet gant ar c'hont Mark de Germiny, I, 1909, p. 90. Oberennou-skrid Frederik Dieil a zo bet moulet e Berlin e 1846 hag er bloaziou war-lerc'h.

(11) D. Thiébault, *Souvenirs de vingt ans de séjour à Berlin*, mouladur Barrière, 1891, I, pp. 44-5. Evitañ da veza boas-tre da gomz ha da lenn ar galleg, n'oa ket deuet a-benn ar roue Frederik da zeski ar reizskrivadur anezañ, na kennebeut d'en em zizober diouz doareou alamanek da gomz. Anaoudek e oa eus e si. Setu perak e rôe aliës e skridou da reiza d'ar C'hallaoued desket en doa dedennet e Berlin, en o zouez da Zieudonné Thiébault (a voe tad d'ar jeneral baron Thiébault deuet da veza brudet e gre Napoleon l'a ha saver Eñvorennou-brezel talvoudus-meurbet). Dieudonné Thiébault a zalc'he ar gador a yezadurez-veur e Skol-vrezel Berlin. Anvet e voe diwezatoc'hik da ezel en Akademia ar gêr-se, Kevrenn al Liziri-kaer. Dr. Thiébault, *op. cit.* pp. 21-73 ; p. 93, n. 1.

(12) Sofia-Aogusta-Frederika diouz he gwir ano. Ganet e 1729, aet da impalaerez Rusia e 1762, marvet e 1796. Bez' e oa anezi eur vaouez speredet-dreist, ha lezanvet e voe gant he mignoned, ar brederourien a Vro-C'hall, *Semiramis an Hanternoz*. Eur wech e Rusia, e teskas yez ar vro en eun doare ker klok ma save e rusianeg peziou-c'hoari, ha, zoken pennadou-skrid evit ar c'helaouennou : *Kazetenn Sant-Petersburg* ha *Kelachou an Dervez*.

(13) *Zerbst* eo eun alamanekadur diwar ar ger slavek *Srbiste* « Serbia » pe « Sorabia ». Stetin, kêr c'henidik ar brinsez Sofia-Aogusta-Frederika, a oa bet kêr-benn ar Slaved arvoriat (*Po-more* « a-hed ar mor », ac'hano *Pomerania*).



c'herent beza e-touez paoura priñsed an Alamagn, e c'hoprjont, evit deski d'ezi yez C'hall betek tri den eus ar vro-se : eur c'houarnerez, eur prezeger hag eur mestr-skritur. Ma oa deuet ar briñsez yaouank hag e ouie ar galleg gwell eget an alamaneg. Galvet da Sant-Petersburg e 1744, evit dimezi gant an arc'hdug-her, ez eas di e ser gant he mamm, hag ac'hano e skrivas an diou vaouez-se d'ar gêr lizerou a ziskouez en eun doare anat pegen gwall-beñseliet a c'heriou gallek e oa aet yez ar renkadou renerien en Alamagn. Degemeret ez int bet en doare tenera (*aufs tendreste*), ha graet eo bet en o enor lidou ha goueliou, ken m'en em gavas ar briñsez yaouank, gouez d'ezi, *mit vieler Grandeur und Honneur bei allem Fracas environirt*. He mamm, diouz he zu, a skrive d'he fried, diwar-benn o merc'h: *Sie soutenirt die Fatigue besser als ich* « Padout a ra ouz ar skuizder gwell egedoun » (14).

En em gavout a reas abréd a-walc'h, er renkadouetre, Alamagniz desket evit sevel o mouez ouz ar gallekaat an alamaneg. Harp a zeuas d'ezo a-berz eun nebeut noblañsou. Savet e voe, eun tammig dre-holl, diwar skouer an *Academia della Crusca* e Firenze, kevredadou glanyezerien: ar *Fruchtbringende Gesellschaft* e 1617, e Koethen (goude-se e Weimar, ha, diwezatoc'h, e Halle); an *Deutsche-gesinnte Gesellschaft* e 1643, e Hamburg; Urz ar *Pegnitzschäfer* e 1644, e Nuremberg, h. a. Ar c'hevredadou-se a genvode barzed, skrivagnerien, grammadegourien, h. a. O fal e oa argas ar geriou estrenyezek diouz an

(14) L. Léger, *Les premières années de Catherine II*, war *Russes et Slaves*, II, 1896, pp. 71-92.

alamaneg, a oa disleberet ha distreset-holl ganto, stabilaat ar reizskriva, ar reizdistaga, hag ar reizranna anezañ, unvanaat ha pinvidikaat ar yez skrivet, yez al levriou, d'he lakaat e-tailh da geveza gant ar galleg hag al latin (15).

Hiniennou eus ar geriou savet gant ar c'hlanyezerien evit pinvidikaat ha diestrenc'heriekaat an alamaneg n'o deus graet berz ebet hag o deus tennet warno goapadennou, *Zeugemutter* (Kenluzvamm) n'eo ket bet evit distroada *Natur*, ha *Tageleuchter* (deizgoulaouer) evit argas *Fenster* « prenestr ». Hogen, kalz a re-all a zo bet degemeret, evel *Augenblick* e-lec'h *Moment*, *Gesichtskreis* e-lec'h *Horizont*, *Jahrbücher* (bloazlevriou) e-lec'h *Annalen*, *Bleistift* (plommvazig) e-lec'h *Crayon*, *Briefwechsel* e-lec'h *Korrespondenz*, *Sinngedicht* e-lec'h *Epigramm*, *Bücherei* e-lec'h *Bibliothek*, h. a. N'eo ket deuet atao ar geriou alamanek-rik nevez-savet a-benn da beurgas ar geriou estren : kevezata outo a reont avat, o pourchas d'an dud a skriv hag a gomz ar c'henalamaneg, pe alamaneg unvan, eun niver bras a-walc'h a heñvelsteriadou talvoudus (16).

(15) Eus gre Karolingiz d'an XIII^vet kantved, e oa manet al latin en Alamagn yez ar c'hansellerez, ar gannadouriez, ar wiraouriez hag ar stadrenerez. Betek dibenn ar XVII^vet kantved, e vanas yez ar c'helennerez hag an deskadurez. Er Skoliou-meur e veze displeget an holl genteliou e latin, ha moulet e veze muioc'h a levriou latin eget a levriou alamanek. E 1681, evit ar wech kenta, e voe embannet muioc'h a levriou alamanek eget a levriou latin. E 1687, e voe digoret, e Skol-veur Leipzig, ar genta steudad-kenteliou bet graet en alamaneg. Da wall-skouer e voe tremenet an nevezinti-se d'ar mare. Eun hanter-kantved diwezatoc'h, o devoa an darn-vuia eus mistri-gelennerien an Alamagn dilezet al latin evit an alamaneg, Tonnelat, pp. 119, 147-9.

(16) Tonnelat, *op. cit.* pp. 151-3.



Labour glanyezerien ar XVII^vet kantved a voe klokaet, e derou ar c'hantved war-lerc'h, gant ar prederour Kristian Wolff. Ober a reas hemañ, evit anoiou traou-diverz ar brederouriez ar pez o doa graet ar c'hlanyezerien en e raog evit an anoiou traou-merzek. Da ober evit ar geriou estren, e savas, diwar elfennadou alamanek, geriou diougevrennek pe lieskevrennek. D'ezañ e tle ar yez uhel geriou evel *Bewusstsein* (emskiant) n'oufe bremañ prederour ebet tremen heptañ. Ha da Wolff beza eur poellvestroniour touet, ne gilas ket koulskoude, evit pinvidikaat e yez, rak trei ouz ar geriadur e boaz gant Kevrinidi an Alamagn: ampresta digantañ a reas termeniou evel *Beschaulichkeit* (gourarvestad) hag *Erbauung* (ar skouervada). Evel ar brederourien hag ar ouizieien-all o veva en e amzer, en doa Kristian Wolff deraouet da skriva e oberou e latin. Nemet dindan levezon ar menoziou nevez, e tilezas al latin evit kemer an alamaneg. Eur spered spis ha splann a oa anezañ, ha santout a rae ervat e oa eun teñzor a binvidigeziou a-guz en alamaneg. Ar brederourien hag ar ouizieien, oc'h ober diouz e skouer, a zegemeras a-c'hrad-vat an doare yez-plaen ijinet gantañ. Diaesoc'h e teuas an emgleo da ren e-touez ar skrivagnerien-all ; barzed, saverien peziou-c'hoari, romanterien, lennvarnerien. Rendaeladegou eus ar c'houerva a savas en o zouez hag a badas betek kreiz an XVIII^vet kantved, pep skrivagner o kredi start n'oa nemetañ a gement en doa segred ar gwir alamaneg (17).

Saverien an alamaneg unvan o deus bet da

(17) Tonnelat, pp. 160-1.

stourm ouz diaesteriou hag harzou bras-meurbet hag a bep seurd, m'emañ tenn d'eomp bremañ imbrouda an niver hag an nerz anezo. D'ar mare ma tigor ar stourm, er XVIvet kantved, emañ c'hoaz al latin, en Alamagn evel er peb-all a Europa, yez an deskadurez uhel, yez ar skoliou-meur, ha padout a reas da ren, kuit a gevezerez, en holl gadoriou-kelenn an Alamagn betek etro dibenn ar XVIIvet kantved (18). A-hend-all, n'he doa ket an Alamagn a gêr-benn, a greizenn-veur war ar stadrenerez hag ar c'helennerez, ma c'hellje ar c'hounidigez anezi sacha d'he heul gounidegez ar peb-all eus ar vro. Digreizennet e oa ar vro vras-se pez a c'halle beza, rannet m'edo etre eun niver bras-meurbet a vroiou hag a vroiouïgou, anezo kement a Stadou gant peb a renerez: priñselez, dugelez, kontelez, h. a. (19). Er Stadou-se, n'anaveze ar bobl izel yez-all ebet nemet rannyez ar vro, ha kement a zisheñvelded a oa a-wechou etre ar rannyezou alamanek-se ma veze a-zoug-kaer da alamanegerien ar rannvro-mañ-rannvro ober eus eur rannyez alamanek-all *ausländische Sprache* « yez a vaez-bro, yez estren » (20). An dud uhel, i, noblañs ha renerien-Stadou, a veze troetoc'h-troeta bemdeiz war ar galleg. N'eo ket c'houeza an traou

(18) Etro kreiz an XVIIIvet kantved, e kemeras an alamaneg lec'h al latin en darn-vuia eus kadoriou-kelenn an Alamagn.

(19) N'eus bet a beurgreizenna en Alamagn nemet er pred end-eeun ma vevomp. Ar Broiou m'edo rannet etrezo a zo bet kaset da get gant an hitleriadegez.

(20) Setu amañ eur skouer, da rei d'al lenner eun tañva eus an disheñvelderiou etre ar rannyezou alamanek : ar ger a vez skrivet ha distaget *gross* « bras » en alamaneg lennegel (pe alamaneg unvan) a wisk, diouz ar rannyez, ar stummou-mañ : *gros*, *kroos*, *kroot*, *groet*, *graet*, *kraat*, *graut* (Tonnelat, p. 155)



lavarout e oa deuet ar galleg, e trowardroiou ar bloaz 1700, da veza yez holl leziou an Alamagn. Argaset diouto e oa bet an alamaneg gantañ. Trellet edo dre-holl ar renkadou-renerien gant sked lez Loeiz XIVvet. Evito, n'oa sevenadurez ebet er-maez da hini Vro-C'hall, hag, e pep tiegez, e vaged Gallaoued da gelennerien war o yez. Oc'h ober diouz skouer ar renerien vras eus an noblañs, edo o vralla war-du an emc'hallekaat ar pep pinvidika eus ar vourc'hizien (21).

Istor ar prederour hollvrudet Leibnitz a ziskouez anat pegen diaes e oa neuze d'an alamanegerien a gare o yez ober diouz o c'harantez. E 1680, ez embannas Leibnitz en alamaneg eul levrig anvet « Prederiadennou dilorc'h diwar-benn an ober gant ar yez alamanek hag ar gwellaat anezi ». Ali a rôe ennañ da Alamagniz striva da gomz ha skriva dre-holl eur yez reiz hag unvan. Nemet gant an dud uhel endeeun ma skrive Leibnitz evito ha m'edo d'ezo evel eur c'helenner war ar reizpoella (rouanez ar Brus a oa en o fenn), gant an holl rummad-se a lennerien diouz an dibab edo intentet ar galleg kalz gwelloc'h eget an alamaneg. Gant-se e galleg eo e skrivas Leibnitz e *Théodicée*. Ha d'ar prederour-se beza bet eun den a spered bras hag a zeskadurez doun, n'oa tamm ebet ennañ danvez eun torrer-harzou. Bez ' e oa eus gouenn ar re a zo gwell ganto mont gant red an dour eget striva evit mont a-enep. Gwell a se evit adsavidigez hag amzer-da-zont an alamaneg, al labour lezet divoulc'h gant Leibnitz — kroui eur yez

(21) Tonnelat, p. 157, L. Reynaud, *Histoire générale de l'influence française en Allemagne*, 1914.

a brederouriez hag a ouiziegez — a voe kroget ennañ ha kaset da vat gant Kristian Wolff (22).

Eun taol disleal e vefe amañ — kent dizouc'ha diouz an alamaneg — tremen hep ober meneg eus an harp a gavas saverien an alamaneg unvan en droïdigez eus ar Vibl graet gant Luther hag embannet gantañ e 1522 evit ar wech kenta, e 1545 evit ar wech diweza. An droïdigez-se a oa skignet dre-holl en Alamagn, diskleriet pep sul gant miliadou a brezegerien a gemere an aroud-mañ-aroud anezi da destenn o c'helennou, lennet ha studiet bemdeiz hag invoret da bep eur eus an deiz (koulz lavarout) gant milmiliadou a dud-all eus holl renkadou ar Gevredigez, hogen, dreist-holl, eus ar renkadou-etre, bourc'hizien, pennvicherourien, koueriaded pinvidik. An holl lennerien-se, an holl bleustrerien-se eus al Levr santel, a oa deuet da azaouezi ar furm kerkoulz hag ar fonz anezañ. Alamaneg Luther (*Lutherdeutsch*) a zo bet, da garourien ha da zifennourien an alamaneg, eun diazez start evit sevel warnañ ar yez unvan (23).

A-drugarez d'ar skridou stank hag a lies seurd deuet d'eomp diwar ar XVI$^{vet}$, ar XVII$^{vet}$ hag an XVIII$^{vet}$ kantved, ez anavezomp mat an holl blegennou war hent an emc'hallekaat gant ar renkadou renerien en Alamagn e-pad ar c'hantvedou-se. An anaoudegez-se hon laka da veiza spisoc'h an trokayez, e mareadou peuz-diskrid an Hen-amzer, gant broiou bras tudet a vilmiliadou tud evel m'edo Galia. Da gredi eo, ma vije bet Alamagn ar XVI$^{vet}$-

(22) Tonnelat, pp. 157-61.

(23) Diwar-benn talvoudegez labour Luther e-keñver ar Yez, lenn ar pez a lavar Tonnelat, pp. 127-37.



XVIII$^{vet}$ kantved heñvel ouz Galia, da lavarout eo enni nemet eun noblañs a berc'henned vras ha dindano, bodet er c'hêriou, micherourien e gopr ganto, ha, war ar maez, eur werin a goueriaded dizesk ha dic'halloud o labourat evito, da gredi eo e vije bet an Alamagn-se gallekaet en holl-d'an-holl, o veza m'edo youl an noblañs a-bez e vije evel-se (24). A-douez ar renkadou-etre eo ez eus savet difennerien an alamaneg, ha niverus ez int bet dre m'he doa ar sevenadurez, seul ma kreske, lakaet da greski ivez ar renkadou-se (25).

Muioc'h a zeskadurez a oa ouspenn, a-drugarez d'an Adganedigez, ha, da heul, dihunoc'h ha digoretoc'h e oa ar speredou. Ar c'havadennou nevez, an nevezintiou a bep seurd, evel ar moulerez hag ar c'helaouennerez, ma aesaent skei taoliou ouz yez ar vro, a aesae ivez an difenn anezi. Galianed marteze, er I$^{a}$, en II$^{vet}$, en III$^{vet}$ kantved goude H. S., o deus c'hoantaet mirout o yez ha huñvreet

(24) Diwar-benn ar vrientinien, ar vicherourien, ar goueriaded, hag ar c'hêriou gant ar C'halianed, lenn Herri de Fontenay, *L'oppidum de Bibracte, guide au Mont Beuvray*, Autun, 1876 ; Bulliot, *Fouilles du Mont Beuvray*, 2 levrenn, Autun, 1899 ; Déchelette, *L'oppidum de Bibracte*, Paris, 1903 ; *Les Fouilles du Mont Beuvray de 1897 à 1904*, Paris, 1904 ; E. Espérandieu, *Les Fouilles d'Alésia*, meur a levrig ; *Pro Alesia*, meur a levrig ; H. d'Arbois de Jubainville, *La Civilisation des Celtes et celle de l'Epopée homérique*, 1899, pp. 115-32 ; Kamilh Jullian, *Histoire de la Gaule*, 6 levrenn, 1910-1926, *passim*. H. a.

(25) A-zivout orin hag andon ar renkadou-etre er broiou germanek en tu kreisteiz d'ar mor Baltik ha da vor an Hanternoz : A. Schulte, *Geschichte des mittelalterlichen Handels und Verkehrs zwischen Westdeutschland und Italien*, 2 levrenn, Leipzig, 1900 ; D. Schäfer, *Die Hanse*, Bielefeld, 1903 ; Daenell, *Die Blütezeit der deutschen Hanse*, 2 levrenn, Berlin, 1906 ; Herri Pirenne, *Les anciennes démocraties des Pays-Bas*, pempvet miliad, 1922. H. a.

hec'h adsevel en he sked hag en he nerz a wechall. Dioueri a raent avat ar binviou a aesa al labour-se d'ar poblou bremañ. Ouspenn-se, e c'houitas an amzer ganto. Diwar an III[vet] kantved e vez reuziet o bro gant an argadadegou, an enbrôadegou-Barbared, an emsavadegou-koueriaded, hag ar rivinadegou. Emañ an Oadveziou Teñval o tigeri evito (26). An Alamaned, i, o deus bet an amzer d'en em zibab, da studia ha da labourat e peoc'h.

Displega bremañ an emc'hallekaat gant ar renkadou renerien e Rusia, ne vefe nemet adlavarout hogos an hevelep tra ha hiraat an danevell hep gounit ebet d'al lenner. Ker klok pe dost eo bet an emc'hallekaat-se e Rusia hag en Alamagn, nemet deraouet diwezatoc'h, pelloc'h e padas ivez da ober e reuz. C'hoaz en XIX[vet] kantved e kaved tiegeziou Rusianed uhelouenn o komz dalc'hmat ar galleg etrezo, hag o lakaat o bugale da zeski ar rusianeg — ya, p'o lakaent ! — diwezat a-walc'h, evel ma reer amañ evit deski d'ezo eur yez estren. Pa argadas Napoleon I[a] Rusia e 1812, edo en e greñva an emc'hallekaat gant Rusianed an noblañs: « Ma kasent o amzer o vallozi e galleg ar C'hallaoued, argaderien o bro. Ne ouient ket rusianeg a-walc'h, en uhel-renkadou ar Gevredigez, evit hen ober en o yez o-unan. Betek 1830, e padas terzienn ar galleg. Ar Rusianed speredek, hag i o c'houzout mat-tre ar galleg hag ouz her skriva kerkouls, en em gave nec'het-maro p'o devoa da skriva en o yez end-eeun. Rusianega a raent ouz o served, hogen kenetrezo o dije tremenet da zismegañs komz anezañ » (27).

(26) Keñveria Ch. Oman, *The Dark Ages* (470-918), eil mouladur, London, 1908.

(27) L. Léger, *Russes et Slaves*, III, 1899, pp. 62-3.



E tiegeziou Rusianed-all an alamaneg eo a zo aet da wall-gevezer d'ar rusianeg. Kreñv ha dalc'hus eo bet levezon ar alamaneg dreist-holl ouz ar Rusianed a bleustre war ar skiantou. E 1841, edo Akademia Sant-Petersburg eur vreuriez alamanek e gwirionez dre ar yez a veze komzet gant an darñvuia eus hec'h izili (28).

An emc'hallekaat hag an emalamanekaat gant tia dou Rusianed-zo a laka anat pegen dall e c'hell beza an drokerien-o-yez ouz dellidou al lavar a zilezont. Ar galleg, an alamaneg zoken, a zo yezou paour, skort, diwevn, disleber, divalo ha diheson e-keñver ar rusianeg. Eus holl yezou Europa en hon Amzer, ar rusianeg (a-gevret gant al lituaneg) eo an hini a zo manet, dre klokded e stummadou, heson e zistagadur, aesded an divera hag ar c'henstrolla geriou ennañ, pinvidigez-dreist e c'heriadur ha gwevnded e frazennadur, an nesa hag an heñvela ouz ar yezou bras indezeuropek eus an Hen-amzer. Dellezout a ra penn-da-benn ar veuleudi a ra anezañ Lomonosov (29) :

« Dindani eun niver a yezou-all, e sav ar yez rusianek, n'eo ket hepken dre ec'honder he rouantelez, hogen ouspenn dre hec'h emastenn hec'h-unan ha dre he finvidigez, da yez-veur dirak holl yezou Europa. Dihegredus e vo kement-se d'eun diavaezour, pe c'hoaz d'eur Rusian bennak o devo lakaet brasoc'h evez da studia ar yezou estren eget o yez-i end-

(28) L. Léger, *op. cit.* II, 1896, p. 15. Akademia ar Skiantou, savet e Sant-Petersburg e 1725, n'oa enni da genta nemet alamanegerien, kouls lavarout.

(29) Ganet e 1711, marvet e 1765. Mab d'eur pesketaer eus Arc'hangelsk. War eun dro grammadegour, barz, strilhour, ha mestr-mozaïkenner.

eeun. Hogen a-du ganen e ranko koueza an neb, pel-laet gantañ pep ragvarn, a boanio d'he meiza ervat ha doun a-walc'h. Boas edo Charlez-Pempvet, impalaer ar Romaned (30), da lavarout e tlee an den spagnolega ouz Doue, gallega ouz e geneiled, alamanega ouz e enebourien, italianega gant ar merc'hed. Nemet, p'en dije anavezet ar yez rusianek, en dije lavaret ouspenn, hep mar ebet, e c'heller rusianega gant an holl. Rak enni en dije kavet meurdez ar spagnoleg, beoder ar galleg, nerz an alamaneg, tenerded an italianeg, hag, ouspenn, pinvidigez, ha troiou berr ha beo ar gresianeg hag al latin. Helavarded nerzus Kikero, parfetiz hoalus Virgilius, koantiz dudius Ovidius, ne gollont netra er yez rusianek. Tanava meizadou ar brederouriez, liesseurta doareou ha kemmadou ar Grouidigez, darvoudennou Bed-an-Ene a gav en hor yez geriou d'o arouezia » (31).

Netra wiroc'h ! Eun taol-brizerez, mar boe unan, e oa dilezel eur seurd yez evit an alamaneg, ha, dreist-holl, evit ar galleg. Nemet, kement a sotoniou a-berz tud ken dre hiniennou ken dre vodadou a gavomp kounaet en Istor an Denelez ma n'eus lec'h a souezi ouz tra ebet.

(30) Roue ar Spagn e 1516, impalaer an Alamagn e 1519.

(31) Kentskrid d'ar *Yezadur rusianek* gant Lomonosov, Moskou, 1775. Gant Fransez Vallee eo bet lakaet e brezoneg an dilinennad-se.



# XXIII. KEÑVERIA TONKADUR AR GALLEG OUZ HINI AR GRESIANEG

An Dispac'h Bras a ziwrac'has noblañs ha renerien-Stadou an Alamagn diouz giziou Bro-C'hall. Ar brezeliou a heulias, dreist-holl ar re a reas o reuz e derou an XIX[vet] kantved, ne rejont, ret ha m'edo, nemet kreski c'hoaz an diwrac'hidigez-se. Dont a reas ar renkadou renerien, en Alamagn an XIX[vet] kantved, da veza ar pep alamaneka eus ar vrôad, ar pep trôeta d'ar c'hermanegez. E Rusia, tre-c'hadennou hag aloubadennou ar volcheviadegez, e derou an XX[vet] kantved, dre gas krenn da get an tiegeziou gallekaet pe hanter-c'hallekaet eus an noblañs rusiat, o deus lakaet ar galleg da goll kement tachenn en doa gounezet eno.

Gwall-zichañsus eo bet enta ar galleg, daoust d'ar sked en deus taolet, e-pad meur a gantved, evel yez a sevenadurez. Eus an holl vroiou estren m'eo en em ledet enno dre gaer pe dre heg, eus an X[vet] kantved d'ar pred ma vevomp, n'eus nemet an tachennouigou gounezet gantañ en Norz-Amerika hag en Norz-Afrika a gement a zo bremañ c'hoaz tudet gant gallegerien (1). Aet eo da get rouantelez c'hallek Vro-

(1) En Amerika, emañ ar galleg o vervel e Louiziana. Er C'hanada, provins Kebek, manet e dalc'h gallegerien, a zo eur vro vras-meurbet, hogen n'eus nemet tri milion a dud o veva enni (a-vec'h niver poblañs Vreiz) hag an darn-vuia eus an tri milion-se a vev tolpet e traonienn stêr Sant-Lorans. Ar peb-all eus ar vro a zo eur gouelec'h dindan koadou ha toundrennou. En eur vro vras-all evel Norz-Afrika (ar Maghreb), n'eus nemet korniou bihan anezi a gement a zo poblet gant gallegerien. Muioc'h a Spagnoled hag a Italianed o deus graet o annez er Maghreb eget a C'hallaoued.

Saoz savet gant an Normaned eus an Normandi, hag ar priñseleziou diazezet stank gant ar C'hallaoued, e mare ar C'hroazadegou, dre C'hresia a-bez, Siria, Palestina hag enezenn Chipr (2).

Ha kollet ivez ar renkadou-tud gounezet da yez Vro-C'hall en Alamagn hag e Rusia. Nemet hag ermaez e lakafed ar c'hornbroiouigou manet gallek en Norz-Amerika hag ar re nevez-c'hounezet d'ar galleg en Norz-Afrika, emañ aet adarre domani ar galleg hogos ker striz hizio ha m'edo en Xvet kantved.

Gwall-heñvel an tonkadur-se ouz hini ar gresianeg. Hennez ivez a zo bet, en Hen-amzer, eur yez veur a sevenadurez, ar skedusa hini marteze a gement a oa er mare-se eus an Istor. Dre gaer, alies oc'h eget dre griz, en em ledas eus Iberia d'an Indez hag eus Sarmatia d'an Ejipt. Hizio avat ne zalc'h ken en e berc'henniez nemet an tachadig-bro ma loc'has dioutañ e derou an istorvez.

Kenteliou a bep seurd a zarbar d'eomp istor ar gresianeg. Setu perak e raimp eur sell outañ, kent kloza an amweladenn verr-se eus istor ar yezou indezeuropek a wechall hag a vremañ.

(2) Ducange, *Histoire de l'Empire de Constantinople sous les empereurs français*, 1657 ; Buchon, *Histoire des conquêtes et de l'établissement des Français dans les provinces de l'ancienne Grèce au Moyen-Age*, 1846 ; Ch. Clermont-Ganneau, *La Palestine inconnue*, 1876 (Levraoueg reterel elzeviriat) ; E. Rey, *Les colonies franques de Syrie aux XIIe et XIIIe siècles*, 1883 ; Delaville Le Roux, *La France en Orient au XIVe siècle*, 2 levrenn, 1886 ; Rennel-Rodd, *The Princes of Achaïd*, 2 levrenn, London, 1907 ; W. B. Stevenson, *The Crusaders in the East*, 1907 ; G. Schlumberger, *La fin de la domination franque en Syrie*, 1914 ; *Récits de Byzance et des Croisades*, 2 levrenn, 1916, 1922.



## XXIV. EUR SELL OUZ ISTOR AR GRESIANEG (1)

Er pella m'hen anavezer emañ rannet ar gresianeg e peder eilyez vras: arkadeg-kupriadeg-pamphuleg, aioleg, iaoneg-attikeg, dorieg.

1° An arkadeg-kupriadeg-pamphuleg a zo eur strollad, savet gant ar yezoniourien-vremañ, a deir rannyez nes-kar komzet en hen-amzer an istorvez, an arkadeg gant ar pobladou a veve en argoad meneziek ar Peloponesos, ar c'hupriadeg en enez-Chipr (*Kupron*), ar pamphuleg en Azia-Vihana, etre Lukia ha Kilikia. An teir rannyez-se a ziskouez beza aspadennou eus an ac'haïveg, yez Ac'haïviz, eur bobl vrudet a savas, er c'hentistorvez (eilvet milved kent H. S.), eun doare impalaerded, ar genta hini, a-hervez, savet gant gresianegerien, hag, ouspenn-se, an hini a zo en em astennet ar pella etrezek ar Gevred, kent ar maread hellenadek (2). Ano a zo eus Ac'haïviz en enskrivaduriou-meur ejiptek eus ar XIVvet kantved kent H. S. *Akaouasha* pe *Akaïwasha* a ra anezo an enskrivaduriou-se: a-unan gant Poblou ar Mor ha gant Libuiz, e klask an Akaouashaed ober o rann eus an Ejipt, nemet trec'het ez int gant ar Faraon Minephtah (3). En enskrivaduriou hitti-

(1) A. Meillet, *Aperçu d'une hist. de la langue grecque*, 1913.

(2) Hellenadek a raer eus ar maread eus an istorvez a zo bet digoret dre aloubadennou-brezel Makedoniz en Azia hag en Afrika. Eus yez arvoriat m'edo kent, da lavarout eo eus yez komzet dreist-holl en arvoriou ar mor Kreizdouarek, e teu neuze ar gresianeg da veza, ouspenn, eur yez douarbraziat e boaz gant renerien-Stadou Azia keit hag ar steriou Indus hag Eil-Oc'hos (Sir-Daria bremañ) er Reter.

(3) « Poblou ar Mor » a veze graet gant Ejiptiz eus ar poblou o veva en inizi ha war aodou ar mor Kreizdouarek ragenep d'an

tek kavet e Boghaz-Keui (Anatolia), ez eus keal eus roueed *Ahhiyava* (Ac'haïva, bro-Ac'haïviz) kerkent hag ar XIV$^{vet}$ kantved (4). En XIII$^{vet}$ kantved, gouez d'an enskrivaduriou-se, e harz Hittitiz ouz Ac'haïviz (renet gant o roue Attarissiyas) d'en em fenna war Azia-Vihana (5). Gresianed desket an Istorvez o doa dalc'het koun e oa bet eus Ac'haïviz eur bobl gadarn, kalonek ha brezelgar he doa graet brezel Troja. Nemet d'ar mare ma veve ar gounaerien-se, ne oa ken eus aspadennou an ac'haïveg (akadeg, kupriadeg, pamphuleg) nemet rannyezou dilennegez ha divrud.

2° An aioleg. Rannet e oa e teir rannyez vras : an aioleg, diouz striz-ster an ano-se, en arvor Azia-Vihana; an thessaleg hag ar boioteg er C'hres douarbrazel. An thessaleg, komzet gant tud diwar ar maez, gounideien-douar ha magerien-loened, n'en deus ket bet a lennegez vras. Gant ar boioteg n'eus bet nemet eul lennegez dister : brasa barz Boiotia, Pindaros, n'en deus ket savet e werziou e boioteg. En aioleg Azia-Vihana, ar rannyez komzet en enez-

Ejipt. Anoiou ejiptek ar poblou-se, *Danaouna*, *Dardanoui*, *Pidasa*, *Kirkisha*, *Ilioun*a, *Loukou*, *Shakalasha*, *Masa*, *Takaro*, *Toursha*, *Shardana*, h. a., a zegas da goun an anoiou gresiek *Danaoi*, *Dardanoi*, *Pedasos*, *Gergis*, *Ilion* (Kêr-Droja), *Lukoi*, *Sagalassos*, *Musoi*, *Teukroi*, *Tursanoi*, *Sardis*. A-zivout Poblou ar Mor : A. J. Reinac'h, *Le Disque de Phaistos et les Peuples de la Mer*, war *Rev. archéol.* 1910, I, pp. 1-65 ; C. Autran, « *Pheniciens* », *essai de contribution à l'histoire antique de la Méditerranée*, 1920 ; *Tarkondemos*, 1922 ; H. R. Hall, *The Peoples of the Sea*, war *Recueil d'Etudes égyptologiques dédiées à J.-F. Champollion*, 1922.

(4) *Rev. archéol.* 1925, II, p. 76.

(5) Id. pp. 76-7. Keñveriet eo bet *Attarissiyas* ouz an ano gresiek *Atreus*.



Lesbos a zo aet da yez lennegel gant Alkeus ha Saphô. Aiolekaduriou a-leiz a zo e barzonegou Homeros, ma tiskouez pennadou hir eus ar barzonegou-se beza oberennou aiolek bet iaonekaet. Damaroueziou a zo e oa bet galloudekoc'h Aioliz er c'hentistorvez: kevredet edont neuze gant Ac'haïviz, gouez d'an douaroniour Strabon; an enskrivaduriou hittitek, diouz o zu, a ra *Aiavalas* « Aioliz » eus roueed ac'haïvat ar XIV$^{vet}$ kantved kent H. S. Unan anezo a zo roue *Laspa* (Lesbos ) (6).

3° Ar iaoneg-attikeg. An attikeg, unvan meurbet, a oa komzet e ledenez Attika. An iaoneg a oa komzet war aod Azia-Vihana hag en em ledas eno etrezek an hanternoz diwar goust an aioleg, ha war-du ar c'hreisteiz, diwar goust an dorieg (7). Iaoneg eo a gomzed en darn-vuia eus an enezennou a-strew etre Azia-Vihana ha Gresia, hag an trevadenni er broioutremor a gasas ar yez-se da Sikelia, da Italia ha betek e Galia hag en Iberia. Komzet e oa ar iaoneg gant ar pep seveneta hag ar pep speredeka da embreger eus ar C'hresianed, gant tud en em rôet d'ar c'henwerz ha d'ar verdeadurez. A-goz e teuas, gant-se, eur yez unvan, eur genyez (*koinê*), evel ma lavare ar C'hresianed, d'en em stumma, d'en em leda ha da veza boaziet gant an holl iaonegerien er stadrenerez, er c'henwerzerez hag el lennegez. O rannye-

(6) Ibid. p. 76, danevell ha notenn 4.

(7) Reisoc'h eo skriva *iaoneg*, *Iaoniz*, eget *ioneg*, *Ioniz*, dre ma 'z eo bet *Iawon* hena-furm an ano-se. Eus *Iawon* e teu an hebraeg *Javan*, an hen-berseg *Iaouna*, hag ar sanskriteg *Yavana* a dalv kement ha « Gresian ». A-zivout ar roll c'hoariet gant Iaoniz er c'hentistorvez, lenn Autran, *Babyloniaca*, VIII, 1924, p. 134 ; « *Phéniciens* », 1920, pp. 75-6.

zou n'int ket bet skrivet biskoaz gant Iaoniz, hag abred a-walc'h ez ejont da get.

4° An dorieg. An eilyez-mañ he deus en em astennet diwar goust an ac'haïveg dreist-holl, nemet c'hoarvezout a reas a-wechou da gornbroiou, bet doriekaet da genta, beza dizoriekaet goude-se, ha iaonekaet, en abeg d'an hoal a denn ar yezerien warlerc'hiet e-keñver deskadurez davet eur yez veur a sevenadurez. Nemet e Sikelia, n'eus ket bet a genyez (*koinê*), a yez unvan, e dorieg. An doriegerien peurvuia a oa anezo brezelourien warlerc'hiet e-keñver sevenadurez, o veva war ar maez pe e kêriou bihan, hep ober kenwerz nag ijinerez, diwar suna nemetken ar poblou baz-yeoet ganto. Dre emlorc'h kerkouls ha dre leziregez-spered, ne glaskjont biskoaz unvani o rannyezou.

Degaset eo bet ar gresianeg e traoñ ledenez ar Balkaniou gant tud deuet, tamm-ha-tamm hag a vagadou, eus an Hanternoz, dre hent Epeir hag Illiria, war a greder. Gwirheñvel a-walc'h en em stummas an hena brôad c'hresianegerien e-kreiz Europa, pell diouz ar mor, hag, a-hervez, hep m'o dije tud ar vrôad-se anaoudegez ebet anezañ, ha diwar glevout e vije. Al Latined, ar Gelted, ar C'hermaned, ar Valted hag ar Slaved a zo boutin kenetrezo an hevelep ger evit envel ar mor : latin *mare* (8), keltieg

(8) Ar bobl he deus degaset al latin en Italia a zo en em stummet, hi ivez, e kreiz Europa (ha, moarvat, en amezegiez ar Gelted), nemet, a-hervez, war ribl eun hent darempredet gant ar varc'hadourien eus an Hanternoz hag eus ar C'hreisteiz. Setu perak n'he deus ket kollet hen-ano ar mor e boaz gant Hanternoziz. A. Meillet, *Les dialectes indo-européens*, 1908, pp. 17-23 (Geriadur ar Gwalarn) ; A. Grenier, *Les Gaulois*, 1923, pp. 32-5 (a bouez bras).



*mori* (9), goteg *marei* (alamaneg *meer*), lituaneg *mares*, hen-slaveg *morje*. Kollet o doa ar C'hresianed ar ger-se, ha, p'en em gavjont degaset gant o divrôadegou e-harz ar mor Kreizdouarek, e voe ret d'ezo klask geriou d'e envel: *hals* « an hini sall », *pelagos* « ar gompezennad-dour », *pontos* « an Hent » (10), *thalassa*, gant hemañ stumm eur ger estren, eur ger azianek (11), amprestet digant unan eus ar yezou a oa komzet e Gresia kent donedigez ar C'hresianed. *Pontos* « an Hent », ha d'ezañ beza gresiek-rik hag a ouenn indezeuropek, a zo deuet, hep mar ebet, da ano ar mor e-touez ar C'hresianed, da heul an darempredou a skoulmjont gant ar pobladou moraerien her ha merdeidi ampart a oa o veva war aodou ar C'hres.

Dianav d'eomp, betek-hen, petore yezou a oa gant ar poblou raghellenek-se. Da gredi eo e oa ganto daou rummad-yezou: yezou indezeuropek (hiniennou anezo diouz stumm an indeziraneg, war a heñvel) (12), ha yezou nann-indezeuropek, ar re-mañ kar moarvat d'ar yezou nann-indezeuropek komzet en Azia-Vihana hag e traoniennou menez Kaokaz. Gresianed an Istorvez o doa dalc'het koun edo tudet gwechall o bro gant Barbared, da lavarout eo, diouz

(9) Tro-envel lies *moria*, D'Arbois de Jubainville, *Eléments de la Grammaire celtique : déclinaison, conjugaison*, 1903, pp. 25-6. En hen-geltieg e talveze *mori* kement ha « mor » ha « loc'h, lenn » war eun dro (evel *meer* en alamaneg).
(10) *Pontos* eo an hevelep ger hag al latin *pons* « pont » hag ar sanskriteg *panthah* « hent ».
(11) Azianek a raer eus ar yezou pe dianav pe peuzdianav a oa komzet e derou hen-amzer an istorvez en Azia-Vihana.
(12) C. Autran, *Traces d'arisme en Méditerranée préclassique*, war *Babyloniaca*, VIII, 1924, pp. 140-73.

ar ster a rôent d'ar ger-se, gant estrenien ha gant estrenyezerien (13). Dre m'edo avat ar Varbared-se desketoc'h ha sevenetoc'h e meur a feur eget ar C'hresianed deuet eus an Hanternoz, e tegouezas d'ar re-mañ ampresta diganto eleiz a c'heriou a sevenadurez (14).

Ar paot pe an dibaot eus an ampresta-geriou gant ar gresianeg, diouz ar mareadou eus e istor, a laka a-wel en eun doare splann-meurbet ar c'hemmadou degouezet e spered ar c'hresianegerien. Keit ha m'eo bet eus ar C'hresianed brezelourien diseven a-

(13) C. Autran, *La Grèce et l'Orient ancien*, war *Babyloniaca*, VIII, 1924, pp. 129-218 ; *Introduction à l'étude critique du nom propre grec*, 1923-1925 ; *Les langues propres de l'Asie antérieure ancienne*, war Meillet ha Cohen, *Langues du Monde*, 1924, pp. 273-318. Eus liester ar poblou aet da ober gresianegerien an Hen-amzer, e teu liester an anoiou brôadel a raent anezo o-unan : *Graïkoi* (unander *Graïkos*), *Graïkes* (unander *Graïx*), *Hellenes* (unander *Hellen*), *Ac'haiwoi* (aet da *Ac'haioi*), *Danaoi*. Eun amprestadenn digant hen-vroïz eo *Danaoi*, pa 'z eus anezañ ano eur bobl pe eur ouenn-roueed raghellenek. Raghellenek ivez e c'hallfe beza *Ac'haiwoi*. N'eus nemet *Hellenes*, *Graïkes* ha *Graïkoi* a gement a ve gresianek e gwirionez ; D'Arbois de Jubainville, *Premiers Habitants*, 1889-1894 ; Dottin, *Anciens Peuples*, 1916 ; Philipon, *Peuples primitifs*, 1925 ; R. Weill, *Phéniciens, Egéens et Hellènes dans la Méditerranée primitive*, 1921 (diwar *Syria* ; mouladur distag ; renta-kont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1921, II, p. 422).

(14) Geriou o tenna d'ar renerez-bro evel *basileus* « roue », *wanax*, *anáx* « priñs », *turannos* « mestr, aotrou », *temenos* « dalc'h, perc'hennadenn, diazezadenn, santual », d'an traezou oberiet evel *teic'hos* « moger », *plinthos* « brikenn », *laburinthos* « milendall », *asaminthos* « kibell-emwalc'hi », *merinthos* « rabank-lestr », d'al liorzouriez evel *wrodon*, *rodon* « rozenn », *leirion* « lili », *huakinthos* « louzaouenn-ar-goukoug », *narkissos* « foeon », *kuparissos* « siprez ». H. a. A-zivout ar sevenadurioù raghellenek, lenn levr kaer R. Dussaud, *Les Civilisations préhelléniques dans le bassin de la mer Egée*, eil mouladur, 1914, ha levr G. Glotz, *La Civilisation égéenne*, 1923.



walc'h e skol gant estrenyezerien ar C'hreisteiz, o deus degemeret kalz a c'heriou diganto (eil mil-ved kent H. S.) Mare a zeuas koulskoude (kenta mil-ved kent H. S.) ma voe gresianekaet penn-da-benn, eus ar vrientinien d'ar werin, hen-boblañs ar vro, ha m'en em gavas dindan ano ar C'hresianed o-unan sevenadurez skedus ar C'hreisteiz, pe, da vihana, an dibeziadennou a vane anezi, goude ar c'hantvedadou a argadadegou, a breizadegou hag a stourmadegou a zo bet graet anezo « ar grenn-amzer hellenek ». Dont a reas dreist-holl m'en em gavas, a-benn an diwez, diwar dilerc'hiadou ar sevenadurez koz, savet eur sevenadurez nevez, kalz klokoc'h ha skedusoc'h egeti, a-drugarez da labour ar C'hresianed o-unan, pe, evit lavarout gwell, a-drugarez da labour Kreisteiziz c'hresianekaet. Neuze e voe trôet penn d'ar vaz. *Gresianed an Istorvez, ar re zesket anezo, lorc'h enno diwar o hellenegez ha diwar o sevenadurez, na gavent par d'ezi e bro-all ebet, n'o deus amprestet ger, kouls lavarout, digant ar yezou estren komzet war o zro.* Ar bobl izel, hi, aesoc'h da levezonia, evel ma vez bepred an dud dizesk n'eo ket bet kreñvaet enno an emskiant vrôadel dre ar studia hag ar prederia, a zo bet moarvat trôet a-walc'h war an ampresta. Gouzout a reomp o doa al livastred a veve e kêriou gresianek Sikelia degemeret geriou digant ar yezou italiadek (*litra, ogkia, porkos*). E Iaonia, eur barz poblek evel Hipponaks a ra gant geriou frugianek evel *bekos* « bara » pe gant geriou ludiek evel *palmus* « roue ». E Iaonia hag e Sikelia, avat, e tremen ar skrivagnerien vras, ar c'hresianegerien uhel hep ober gant seurd geriou. Zoken pa voe aet ar vestroniez war ar bed gant ar

Romaned, e vanas ar C'hresianed desket dizegemerus d'ar geriou latin. Nemet ar geriou a rankent da gemer evit envel savadou, hag i tra ar Romaned, evel *centuria, legio* (deuet da veza e gresianeg *kenturia, legiôn*), ne lezjont ger latin-all ebet da zont en o yez da zistroada ar geriou a ouenn hellenek, pe hellenekaet dre zek kantved a voazamant da vihana, evel ma oa *basileus* « roue », *anax* « priñs », *turannos* « mestr, aotrou » (15).

Gant an argadadegou-Barbared e Gresia, er $IV^{vet}$ kantved goude H. S., gant peñse ar sevenadur hellenek hag izelidigez al livead speredel o tont da heul, e kouezas an difennou a vire ouz ar gresianeg da estrenc'heriekaat. Renerien ha lenneien Vuzantion a zalc'h, gwell-pe-welloc'h, da voaz ar genyez, hogen, war ar maeziou, e Gresia hag er c'hevrennou bet hellenekaet eus ledenez ar Balkaniou hag eus Azia-Vihana, ez a ar genyez war zisleberi ha war zizunvanaat. Dont a ra meuriadou Barbared d'en em sila e-touez an hellenegerien : Germaned ha Slaved da genta, Bulgared da c'houde, ha, diwezatoc'h, Arabed, Turked, h. a. Gallaoued, Italianed (Veneziz, h. a.) a ra o rann eus ar vro e-pad mareadou hir-pehiroc'h. En em vrizella a ra ar gresianeg a c'heriou estren, slavek, italianek ha turkek dreist-holl. Goude dazorc'hidigez ha dizalc'hidigez Gresia en $XIX^{vet}$ kantved, labour bras ar C'hresianed desket eo bet unvani ar rannyezou-pobl (ganet eus dizunvanidigez ar genyez veur iaonek-attikek eus an Hen-amzer), sevel diwar an unvani-se eur genyez nevez, ha

(15) Keñveria *Turan* « an Itron » (*Baalat* e semiteg) a veze graet gant an Etrusked en o yez eus an doueez anvet Aphroditê gant ar C'hresianed, *Rev. des Etudes anciennes*, 1922, p. 184.



diestrenc'heriekaat (di-italianekaat ha didurkekaat dreist-holl) ar yez unvan nevez-savet, dre lakaat, e-lec'h ar geriou estren bet degemeret gant ar romaeg (gresianeg beo, gresianeg ar bobl), ar geriou hellenek-rik eus ar genyez hen-amzerel.

Kelennus en eun doare-all eo istor an emleda hag an diemleda eus ar gresianeg a-hed an Istorvez. Unan eus an darvoudou brasa c'hoarvezet er c'henta milved kent H. S. eo an emleda eus ar gresianeg. Daou daolad a zo bet ennañ: 1° an trevadenni er broiou-tremor, en e varr er $VII^{vet}$-$VI^{vet}$ kantved ; 2° aloubadennou-brezel Makedoniz er $IV^{vet}$ kantved.

An trevadenni e broiou-tremor a zo bet kaset da benn, eus an $VIII^{vet}$ kantved d'ar $V^{vet}$ kantved, warbouez listri ha dre hent ar c'heinvor, gant ar c'hêriadou moraerien a veve war aodou ar C'hres douarbrazel hag er rannbarziad eus arvor Azia-Vihana ragenep d'ezi. Peurgaset e voe aloubadennou-brezel ar $IV^{vet}$ kantved, dre an hentou kreizdouarbraziat a ren eus aod ar mor Enezek d'an Nil, d'an Indus ha d'an Eil-Oksos (Sir-Daria bremañ) gant eur bobl hanter-illiriat hanter-dhrakiat a vrezelourien war varc'h hag a gadourien war droad, a oa en em hellenekaet tamm-ha-tamm ar renerien hag ar vrientinien anezi e-kerz ar $VII^{vet}$, ar $VI^{vet}$ hag ar $V^{vet}$ kantved (16).

(16) Estr eget Illiriz, Thraked ha Gresianed a oa aet da ober Makedoniz ar $IV^{vet}$ kantved kent H. S. Al lies-anoiou a oa bet graet eus o brò, kent d'ezi beza anvet Makedonia (*C'hettaeim, Emathia, Pieria, Paionia, Bottia, Brigia*) a ziskouez e oa deuet d'ezi danvez-pobla eus ar C'hreisteiz hag eus ar Reter kerkouls hag eus an Hanternoz hag eus ar C'hornog. Ker kelennus e-keñver Makedonia eo ar steudad-anoiou-se ha m'eo, evit enez-Vreiz, al lerc'h-ouz-lerc'h *Albio, Pretanis, Britannia, Brittia, Saxonia, Anglia*, hag, evit ar Warlaeziou *Iberia, Liguria, Keltia, Galia, Galatia, Romania, Frankia, Frañs*.

An tremoriadou-Gresianed, bet en o stanka er VII$^{\text{vet}}$ hag er VI$^{\text{vet}}$ kantved, a lakas da ziouãna war aodou ar mor Kreizdouarek, eus Iberia da Golc'his hag eus Skuthia da Libua, eur strollad kêriou brudet o anoiou en Istor : Naukratis en Ejipt, Kurena e Libua, Selinous, Akragas, Surakousa e Sikelia, Rhegion, Lokri, Krotona, Subaris, Taras (Tarenta), Neapolis, Kuma, Adria en Italia, Massalia e Galia, Rhoda, Emporion, Hemeroskopion, Maïnaka en Iberia, Buzantion, Tomis hag Istros e Thrakia, Olbia, Theodosia, Pantikapeia e Skuthia, Herakleia, Sinops, Kerasous ha Trapezous (Trebizond) war aod hanternoz Azia-Vihana. Darn eus ar c'hêriou-se, evel Surakousa, a yeas betek trec'hi e ment hag e sked, brasa ha seveneta kêriou Iaonia hag ar C'hres douarbrazel.

Gant gounidou-brezel Makedoniz e voe dazstrewet eus an Nil d'an Indus ha d'an Eil-Oksos (Sir-Daria) kêriou ker brudet-all pe brudetoc'h c'hoaz: Aleksandria Ejipt, Laodikeia, Antioc'heia, Seleukia, Apameia hag ar pep pella anezo war-du ar Reter: Aleksandria Areiôn (bremañ Herat), Aleksandria Arac'hôtôn (Kandahar), Nikaia en tu-hont d'an Indus (Mong), Boukephalia (Dshalalpour ?), Antioc'heia Margiana (Merv), Baktra (Balc'h), Aleksandria Esc'hata (C'hodjent). Gant ar C'hresianed e voe krouet an darn-vuia eus ar c'hêriou-se, ha diganto e teuas d'ezo ar pep gwella eus o foblañs. Kêriou-all, bet savet a-goz gant broïz, o deus degemeret neuze trevadennadou-Gresianed hag e voe rôet d'ezo, da heul, eun ano gresianek. A-seurd gant ar re-se eo Epiphaneia (*Hamath* e yez ar vro, bremañ Hama); Beroea (*C'halep̄* e semiteg; hizio Haleb gant an arabegerien; Alep diouz doare-distaga Europiz); Heliopolis (*Baalbek*); Palmura (*Tadmôr* « ar Balmezeg »; hizio Tedmour en arabeg). H. a.



Ker stank e voe hoalet neuze ar C'hresianed dre o ferc'hennadennou nevez, ma tamziboblas o bro gant an niver anezo a yeas da ober o annez en Ejipt hag e broiou ar Savheol. Bez ' e oa eus an divrôerien tud a bep stad: soudarded, pennvrezelourien, kargidi, implijidi, micherourien, tiezsavourien, arzourien, kenwerzerien, uzurerien, mezeged, kelennerien, gouizieien, prederourien. Dont a reas Pergamon, Aleksandria Ejipt, Antioc'heia da veza ar penna kêriou ma teue d'en em voda ha da ober o annez enno al lenneien, ar ouizieien hag ar brederourien eus ar C'hres. Da heul, ez eas ar gresianeg da yez etrevrôadel a sevenadurez hag a zeskadurez kerkouls hag a stadrenerez hag a genwerzerez. Desket e voe gant tud a bep brôadelez: Ejiptiz, Arabed, Arameïz, Yuzevien, Babiloniz, Armeniz, Persed, h. a. Ar gresianeg-se, na petra 'ta, e oa ar genyez veur iaonek-attikek, bet degemeret gant Makedoniz hag ar C'hresianed-all. Bez ' edo anezi, a-benn neuze, eur benveg dispar da bleustri war ar brederouriez hag ar skiantou a ouiziegez, gant gwevn e oa deuet ennañ ar frazennadur da veza, resis ster pep ger ha pinvidik ar geriadur (17). Tud desket, a-ziwar ar yezou-

(17) Ha gounit ar genyez diouz an tu-se, koll e oa bet diouz
eun tu-all. Rak war zidalvoudekaat e oa aet e-keñver al lenne-
gez-diduella uhel, da heul ar re-voazia a oa bet graet anezi.
Dre forz beza trôet-distrôet abaoe meur a gantved gant eun ni-
ver re stank a ambuzerien hag a voemerien-dud, barzed, mar-
vailhourien prezegennourien, savourien beziou-c'hoari, e oa
bet diviet, peurdeuc'het ha talsouc'het enni an holl danveziou
ha troiou boema ha froma. Ma rankas ar skrivagnerien eus ar

all, en em laka da skriva e gresianeg evit displega d'ar C'hresianed istor o brôadou: ar C'haldead Berosius, ar Phenikiad Philon a Viblos, an Ejiptad Manethon, ar Roman Fabius Pictor, ha, diwezatoc'h, ar Yuzev Flavios Josephos. Mont a ra ar Yuzevien hellenekaet a veve e kêr Aleksandria betek trei o levriou santel, diwar an hebraeg hag an aramaeg, e gresianeg (18).

Kement e voe an hoal eus ar sevenadur gresian war Aziadiz d'ar mare-se, ma veze studiet, klevet

rannoad hellenadek, en em ouestlet d'al lennegez-diduella, mont da bep seurd ardou a-benn rei blaz d'o oberennou. Eul lennegez *ardaouek*, mar boe biskoaz unan, eo al lennegez-diduella hellenadek.

(18) Eur yez varo e oa an hebraeg a-benn neuze. Da aramaegerien e oa aet ar Yuzevien a veve e Palestina. Ar yezou komzet er broiou aloubet gant Makedoniz a oa : an ejipteg, al libueg hag an nubianeg komzet en Ejipt ; an aramaeg, ar phenikianeg (war vervel neuze, mouget gant an aramaeg), an amoraeg, an arabeg komzet e Sirta-Palestina ; an aramaeg, an akkadeg pe assirieg-babilonieg (war vervel, mouget gant an aramaeg) komzet e Mezopotamia ; an elameg (war vervel, mouget gant an aramaeg) e Suziana. War ar steudad-meneziou hag uhelgompezennou en em astenn eus bevenn arvor kornok Azia-Vihana da geñver meneziou Kreiz-Azia, e oa komzet eur bern yezou-all, darn war o diskar, re-all beo-mat c'hoaz : thrakeg, karieg, lukieg, ludieg, frugianeg, armenieg, hittiteg, mitannieg, kossaeg, medeg, elameg, perseg, aramaeg, h. a. Ar re benna e oa ar perseg, yez veur a stradrenerez en impalaerded vras savet gant Ac'haemeniz ; an aramaeg, yez veur a vurewerez hag a genwerzerez, komzet gant an dud-e-karg hag an implijidi e kêriou Siria-Mezopotamia, ha gant trevadennou-marc'hadourien a-strew eus an Nil d'ar C'haokaz hag eus Azia-Vihana d'an Indez ha da Sogdiana. Eus ar Vvet kantved kent H.S. d'ar VIIvet goude, emañ en e varr uhela emlederez an aramaeg. Diwar ar VIIvet kantved goude H.S. e koll tachenn buan rak an arabeg. Bremañ n'eus ken nemet 200.000 den ouz her c'homz c'hoaz. Arabekaet eo bet ar peb-all eus poblañs Siria-Mezopotamia-Suziana. Sina Schiffer, *Die Aramäer, historische-geographische Untersuchungen*, 1911.



ha komzet ar yez hellenek gant an dud end-eeun a stourme ouz mestroniez Vakedoniz war Azia. En IIIvet, IIvet ha Ia kantved kent H. S., ar Barthed, a zeuas a-benn da ziframma Persia digant ar C'hresianed, a fougee beza hellengar; Arsakiz, o roueed, a rae c'hoari peziou hellenek ha kana gwerziou er yez-se en o lez (19).

Ugent kantved a zo tremenet abaoe. Eus ar broiou ec'hon gounezet d'an Hellaz gant kleze Makedoniz, eus an holl gêriou, tudet pe renet gant gresianegerien, m'en em astenne an hir strollad anezo eus Iberia d'an Indez hag eus Skuthia d'an Ejipt, ne van ken tra hizio d'ar gresianeg, nemet ar vroig vihan m'edo o paouez en em leda drezi pa zigoras an istorvez. Istor an ugent kantved-se, e sell ar gresianeg, n'eo nemet an danevellad eus e ziemleda, dezrevellad e argiladou hag e gollou.

Eur souez n'eo ket an argila-se. Kement-all a zo c'hoarvezet naouspet gwech en istorvez, ha da yezou en em wriziennet startoc'h er broiou gounezet ganto eget ne doa ar gresianed. Rak gwall-vresk e oa, e gwirionez, gounezadou hennez. Bez ' e oa bet, e dibenn ar c'hentistorvez, eus an dud her c'homze, an Hellened, eur bobl greizdouarbraziat-rik a vrezelourien, a vesaerien-loened hag a c'hounideienlourien, gouest dre-se da bega start ouz an douar, perc'hennet ganto. Nemet ret e voe d'an darn-vuia anezo kemma stad evit gallout beva, eur wech m'en em gavjont enket el ledenezig douar-tagn, dentellet doun gant ar mor, m'eo ar C'hres douarbrazel. Dont

(19) Eur bobl iranek a varc'heien, deuet e Persia eus geotegi an hanternoz, e oa ar Barthed.

a rejont da veza, diouz skouer henvroïz, eur bobl a verdeïdi : kenwerzerien-vor ha morlaeron pe war eun dro pe diouz ma tegoueze. Eus an eil remziad d'egile, ez eo aes a-walc'h d'eur bobl trei buhez ha divoazia diouz al labour-douar. Pa voe ret d'an Hellened, er VII$^{vet}$ kantved kent H. S., gant kresk ar boblañs en o zouez, trei war an trevadenni er broioutremor, ne voe eus ar c'hêriou a savjont er broiou-se, nemet porziou-mor tudet gant merdeïdi, kenwerzerien ha micherourien. Neblec'h ne dint en em astennet eus an arvor war an argoad evit hen tuda. Dre m'edo dalc'het an arvor-se, d'an ampoent, gant Barbared dizunvan, eo o deus gallet ober o annez ennañ. Kerkent ha ma teuas Stadou bras ha galloudek da sevel en diabarzvro, ez eas war o diskar kêriou gresian an aod, hag, a-gevret ganto an hellenegez enbrôet. Er IV$^{vet}$ kantved kent H. S., emañ lakaet Massalia en argoll evel-se gant ar Gelted (20). Er penn-all da Europa, bagadou Kelted-all, ar Vastarned, kevredet gant Germaned (ar Skired), a laka ar braouac'h hag ar rivin da ren en Olbia (21). Karthadiz hag Etruskiz da genta, ar Romaned da c'houde a gas d'an traoñ an Impalaerded trevadennel savet gant ar C'hresianed war aodou hag en enezennou ar mor Kreizdouarek kornogel.

Savet war diazezadou ker bresk-all e oa gouneza-

(20) Kamilh Jullian, war *Mélanges H. d'Arbois de Jubainville*, 1906, pp. 97-109 ; *Hist. de la Gaule, I*, 1908, pp. 393-4. Diwar-benn ano ar roue keltiat a c'hourdrouzas distruja Massalia er c'hantved-se, *Katumandus* « an hini a brederi war an emgann », lenn H. d'Arbois de Jubainville, *Les Noms gaulois*, 1891, pp. 127-33.

(21) A. Reinac'h, *Delphes et les Bastarnes*, war *Bulletin de Correspondance hellénique*, 1910, pp. 249-330.



dou ar gresianeg en Ejipt ha war douar-bras Azia, eus arvoriou Anatolia ha Siria da Sogdiana ha da India. En holl vroiou-se, ne voe eus ar sevenadurez hellenadek nemet eur sevenadurez kêrveuriz. An dud diwar ar maez, hag, er c'hêriou bras, ar bobl izel, ha zoken ar vourc'hizien a ouenn ar vro, p'edont kenetrezo hag en o buhez prevez, a zalc'he da gomz o yez c'henidik. Aloubadennou-brezel ar Barthed, ar Skuthed hag ar Saked, e dibenn ar c'henta milved kent H. S., re an Arabed diwar ar VII$^{vet}$ kantved goude H. S., diwezatoc'h c'hoaz trec'hadennou an Durked hag ar Vongoled, a gasas da get an enezennadou-gresianegerien a oa bet strewet a-dreuz Azia gant Makedoniz. E Siria, e kêriou bras ar vro, e Damask da skouer, e padas ar gresianeg da yez lennegel betek an VIII$^{vet}$ kantved goude H. S. Neuze eo e tifennas ar c'halif Oualid ober gantañ er skridou a-berz Stad. Gourc'hemenn a reas ma vije implijet hiviziken en e lec'h an arabeg (22). En hon Amzer end-eeun, goude brezel 1914-1918, e voe skôet an taol diweza, pa harluas an Durked Yaouank ar pobladou Gresianed a veve abaoe an Hen-amzer war aodou Azia-Vihana (23).

(22) Rubens Duval, *La littérature syriaque*, trede mouladur, 1907, p. 5, danevell ha notenn 1.

(23) Da lenn, a-zivout ar yez : A. Meillet, *Aperçu d'une histoire de la langue grecque*, kenta mouladur, 1913 ; eil mouladur, 1920 ; E. Renauld, *Etude sur la langue et le style de Michel Psellos*, 1920 (keñveria S. Reinac'h war *Rev. archéol.* 1921, 1, p. 160). Diwar-benn an emleda : A. Reinac'h, *L'hellenisation du Monde antique*, 1914 ; A. Jardé, *L'expansion hellénique*, war *La formation du Peuple grec*, 1923, pp. 213-80 ; P. Jouguet, *L'impérialisme macédonien et l'hellénisation de l'Orient*, 1926 ; Ch.

## XXV. AL LABOUR BET GRAET E GRESIANEG

Eur gwall-reuz eo d'eur yez koueza eus renk ar yezou meur a sevenadurez, komzet pe intentet gant tud a rannvedadou, da renk eur yez dister enket en eur c'hornbedig. Eun darvoud eus ar paota eo hennez, koulskoude, a gaver estr eget gant ar yezou. Sevenaduriou, kredennou, gouennou, poblou, tiegeziou, pep-hini en e berz, n'int ket evit padout da zerc'hel pell ar renk kenta ha da c'hoari ar roll pouezusa. N'eus ket da drechala ma teu an disked war-lerc'h ar sked. Ken natur eo an darvoud-se ha m'eo gwelout an heol o vont da guz hag ar goañv o tont war-lerc'h an hañv. Keit ha ma chom beo ar yez, n'eus ket a lec'h d'an dalc'herien anezi da fallgaloni. Digor e van dirazi hent an Amzer-da-zont. Maga fiziañs a c'heller en eur blanedenn welloc'h. Ec'hon eo an dachenn da labourat. Ma teu al labour da vat, gwell a se ! Ma na zeu ket, ne vern ! *Al labour graet a chom warlerc'h al labourerien, hag al labourerien o deus bet da vihana levenez leiz o c'halon ouz hen ober.*

Evit hellenegerien an Hen-amzer, o labour a chom war o lerc'h, hag a zo, hizio c'hoaz, talvoudus-meur-

Diehl, *Justinien et la Civilisation byzantine au VI° siècle*, 1901. Diwar-benn an diemleda : S. Reinac'h, *La fin de l'Empire grec*, war *Esquisses archéologiques*, 1888, pp. 281-312 ; G. Schlumberger, *Un empereur byzantin au X° siècle : Nicéphore Phocas*, 3 levrenn, 1890 ; *L'épopée byzantine à la fin du X° siècle*, 3 levrenn, 1896-1905 ; *Expédition des Almugavares ou routiers catalans en Orient, de l'an 1302 à 1311*, 1902 ; *La Prise de Constantinople en 1453*, 1914 ; Ch. Diehl, *Etudes byzantines*, 1905 ; *Figures byzantines*, 2 levrenn, 1906, 1908 ; *Byzance, grandeur et décadence*, 1916 ; *Histoire de l'Empire byzantin*, 1919.



bet d'eomp. Ne gomzan ket amañ eus oberennou an diduellerien-veur, an hoalerien-dud : barzed, danevellerien ha saverien beziou-c'hoari. Ar re-se o deus bet, kel lïes gwech ha bemdeiz, ha digant barnerien akuitoc'h egedoun, ar veuleudi dleet d'ezo. Trei a ran ouz eur rummad-trevellerien-all : eñvorennourien, istorourien, tudoniourien, douaroniourien, naturourien, h. a. Distilhourien flour n'eo ket bepred a gaver e-touez ar re-se. Hogen priziusoc'h eo ar pez a lavaront eget frazennou helavar ha flour, ha bommou-kan. Rak paneveto, panevet o skridou ne ve nemet teñvalijenn o ren evidomp war eun darn vras eus an Hen-amzer.

Anezo speredou digor, beajourien vras war zouar ha war vor, klaskerien furnez ha deskamant, ar C'hresianed a zo bet tennet o sellou gant eleiz a draou, ken en o bro, ken er broiou estren, Bourra a raent o welout hag o tezrevell ar pez o doa gwelet. Ac'hano, e gresianeg an Hen amzer, an niver bras a levriou a zo bet anvet *Periêgêsis* « Tro-ergerz », *Periodos gês* « Ergerz endro d'an Douar », *Periê-gêsis tês oikoumenês, Oikoumenês periêgêsis* « Ergerz endro d'ar bed annezet », *Periplous* « Trovergerz endro d'ar bed annezet », *Periplous* « Trover-deadenn », *Peri tou Okeanou pepragmateumena* « Taoliou kaset da benn endro d'ar mor-Bras », *Periêgêsis tês Hellados* « Tro-ergerz en Hellaz », *Geôgraphika* « Traou a zouaroniez », *Geôgraphika hu-phêgesis* « Heñchadur a zouaroniez », *Peri ethnôn* « Diwar-benn ar brôadou », *Peri zôôn* « Diwar-benn al loened », *Peri lithôn* « A-zivout ar mein », *Peri kosmou* « Diwar-benn ar Bed », *Phainomena* «Darvoudennou-natur », h. a.

An darvoudou eus an Istor, hervez m'o doa o

gwelet o-unan ha kenoberiet enno, pe diouz m'o doa dastumet ar c'houn anezo diwar glevout pe diwar lenn skridou koz, a zo bet danevellet gant ar C'hresianed en eur bern levriou m'eo a-walc'h an anoiou anezo evit lakaat da anaout liester an testennou meret enno ha ledander o dremmweliad gant ar skrivagnerien anezo: *Historiai* « Istoriou », *Anagraphê thalassokratêsantôn* « Dezrevellad mistri ar mor », *Argonautika* « Argoverdeadeg » (1) *Arimaspea* « Gwerz an Arimasped » (2), *Anabasis* « Ergerzadenn-vrezel », *Hellenika* « Traou Hellaz », *Lakonika* « Traou Lakonia », *Milêsiaka* « Traou kêr Viletos », *Italika* « Traou Italia », *Sikelika* « Traou Sikelia », *Galatika* « Traou Galatia » (3), *Alexandrou anabasis* « Ergerzad-brezel Aleksandros », *Mithridateios* « A-zivout Mithridates », *Annibaikê* « Traou hannibalek », *Rômaika* « Traou Roma », *Rômaikê historia* « Istor roman », *Rômaikê arc'haiologia* « Henderiou roman », *Ioudaikê arc'haiologia* « Henderiou yuzewek », *Peri tou Ioudaikou polemou* « Diwar-benn ar brezel ouz ar Yuzevien », *Illurikê* « Traou illiriek », *Iberikê* « Traou iberiek », *Libukê* « Traou libuek », *Suriakê* « Traou siriek », *Indikê* « Traou indezek », *Paradoxôn ethôn sunagogê* « Kenc'hrounnad giziou iskis », *Peri thaumasiôn akousmatôn* « Diwar-benn an nevezintiou marzus », *Diadoc'hê tôn philosophôn* « Lerc'h-ouz-lerc'h ar brederourien », *Philosophoumena* « Traou a brederouriez », h. a.

Hiniennou eus ar skridou-se a oa anezo labouriou bras o deus goulennet, ez diarvar, digant an aozerien, kalz a amzer, ken da imbourc'ha war o zro, ken d'o skriva. Douaroniez Strabon a oa enni eitek levrenn. Istor-meur Polubios, daou-ugent levrenn. Hini Diodoros Sikelos, teir levrenn ha daou-ugent. Hini Poseidonios, diou levrenn ha hanterkant. Hini Dion Kassios, pevar-ugent levr. Trec'h d'ezo e oa Istor-meur Nikolaos a Zamask, p'edo anezañ kant peder ha daou-ugent levrenn (4).

Seul dalvoudusoc'h eo d'eomp ar skridou-se ma n'int ket peurliesa diwar dourn ludueien ha kac'herien en andor, kaset ganto o holl vuhez o studia levriou etre peder moger, hogen diwar gwir wazed, bet obererien pe destou e kalz eus an traou a zanevellent, o doa prenet skiant en o ergerzadennou dre ar bed, kreñvaet o mennerez en darvoudou hag

(1) Savet en III[vet] kantved kent H.S. gant Apollonios, a enez Rhoda, p'edo o veva e kêr Aleksandria. Eur barzoneg e oa, aet ennañ d'hen ober hen-anaoudegeziou gresiat diwar-benn douaroniez Europa hag ar poblou anezi, ar re genta anavezet gant ar C'hresianed, A. Bertrand ha S. Reinac'h, *Les Celtes dans les vallées du Pô et du Danube*, 1894, pp. 17-9.

(2) Bez' e oa eus an Arimasped (*Arimaspoi*) eur bobl iranek a varc'hegerien a veve e kompezennou kreisteiz ar vro a anvomp bremañ Rusia. An *Arimaspea*, savet er VI[vet] kantved kent H.S. gant Aristaios, a Brokonnesos (war ribl mor Marmara), a oa eur barzoneg o tanevelli an argadadegou-poblou c'hoarvezet e Skuthia. Keal a oa ennañ eus an *etera thalassa* « ar mor-all » pe « ar mor a-ziavaez », da lavarout eo ar mor a dalv da vevenn da Europa diouz tu an Hanternoz e-keit m'emañ ar mor Kreizdouarek ouz hen ober diouz tu ar C'hreisteiz. War ar ribl anezañ, edo o veva Huperboreiz « an Dud a vev en tu-hont d'an avel uhel », da lavarout eo poblou Hanternoz Europa (Kelted ha Germaned). Disrannet e oa an Huperboreaned diouz an Arimasped gant mengleuziou aour. Diwezatoc'h, hervez Dionusios Periegetes ha Plinius Secundus, en em astennas an Arimasped betek ar gevrenn eus ar mor a ziavaez anvet gant ar C'hresianed *Pontos Kronios* (mor ar Sterenn bremañ, war a greder).

(3) Levr savet gant Klitophon. N'eo ket deuet betek ennomp.

(4) N'eo ket deuet betek ennomp an oberenn-skrid-se.

avanturiou a bep seurd, blerimet o spered dre hirzarempreda tud a bep dere, ha kaletaet o c'horf ouz krizder an amzer hag ar skuizderiou. Eur skouer vat anezo eo Polubios, ganet e 205 kent H. S. e Megalopolis (Arkadia); fiziet ennañ e 183, p'edo daou vloaz war-nugent, degas endro d'ar vro ludu Philopemen, rener ar stourmgevredad ac'haïwat; pennvarc'heg Ac'haïwiz e 169 (5); o veva e Rom eus 166 da 150 evel den-gouestl; oc'h ambroug an armeadou roman pa 'z ejont d'ar Spagn da vrezeli ouz ar Geltibered e 151; en em gavet war al lec'h e seziz Numantia e 134-133, e seziz Karthada e 147-146; marvet dre goueza diwar e varc'h e 123, p'edo o ren e zaouvet bloaz ha pevar-ugent.

A-drugarez da veajou, imbourc'hiou, ha beilhadennou-studi ar c'hresianegerien desket, e teu sklerijenn d'eomp diwar-benn eun niver darvoudou, poblou, kredennou, giziou, h. a., eus an Hen-amzer, a vije, paneveto, dianav a-grenn d'eomp. Anaoudek e tleomp beza outo evit-se, hag ivez ouz an dud o deus miret d'eomp o oberennou, pe en o fez, pe zarn pe zarn diouto: adskriverien, krennerien, dastumataerien, diskleriataerien, a veve, er goudevez, e kêr Vuzantion (6).

(5) Ar pennvarc'heg (*hipparc'hos*), pe rener ar varc'hejen, a zeue da eil goude rener an armead (*stratêgos*).

(6) Levrdi brudet kêr Aleksandria (elec'h ma oa bet dastumet, diwar an III$^{vet}$ kantved kent H.S., an darn-vuia eus al levriou gresianek) a voe devet, neket er VII$^{vet}$ kantved goude H.S. gant an Arabed, evel ma lavarer peurliesa, hogen er Ia kantved kent H.S., gant ar vrezelourien kelt ha german o doa heuliet Kezar en Ejipt. A. Reinac'h, *Les Gaulois en Egypte*, war *Rev. des Et. anc.* 1911 ; Casanova, *L'incendie de la Bibliothèque d'Alexandrie par les Arabes*, war *Acad. des Ins. et Bel. Let. Comptes rendus*, 1923. En III$^{vet}$ kantved goude H.S., pa voe argadet ha



Ar Romaned o deus graet o mad eus gouiziegez ar C'hresianed, nemet re ziuhelvennad ha primoberiat e oant evit kas war-raok ha war wellaat skiantou n'oa gwenneg ebet da denna diwar o fleustra. Pa lakaer er-maez Varro, *vir Romanorum eruditissimus* (hervez Quintillianus), Plinius Secundus, hag eun tri pe bevar den-all, n'eus ket bet a Romaned o pleal gant ar skiantou dre garantez outo hepken. Ar Sirianed, e dibenn an Hen-amzer, o deus trôet en o yez (an aramaeg) kalz eus al levriou gresianek a ouiziegez. An Arabed, d'o zro, diwar an IX$^{vet}$ kantved goude H. S., o deus graet o mad eus an troïdigeziou aramaek-se (7).

laket en arigrap ar C'hres (goude tri-c'hant vloaz peoc'h) gant an Heruled (germaneg * *Eruloz* « ar Briñsed »), e fellas d'ar remañ ivez c'houeza an tan e levrdiou kêr Athena. Unan anezo, avat, a dremenent d'ar fura en o zouez, o harzas d'hen ober dre lavarout : « Lezit gant ar Romaned o levriou. Tra ma vezont o kemerout o flijadur enno, e tivoazont diouz ar brezel ». Skouer Dexippos e ziskouezas hep dale d'ar C'hermaned e c'helled beza war eun dro den gouiziek, den kadarn ha pennvrezelour akuit, rak e-unan, e penn eur bagad a zaou vil Athenad, e faezas an Heruled hag o argas diouz ar C'hres. Skrivet en doa Dexippos Istor warlerc'hidi Aleksandros, eun Istor dre vareveziou eus ar Bed betek an eilvet bloaz eus renadur an impalaer Klaudius, ha danevell an ugent vloaziad-brezel a voe renet ouz ar C'hoted gant ar Romaned, L. Petit de Julleville, *Hist. de la Grèce sous la domination romaine*, eil mouladur, 1879, pp. 334-9. — Diwar-benn ar ouiziegez gant ar C'hresianed, lenn : H. d'Arbois de Jubainville, *Principaux auteurs de l'Antiquité*, 1902, hag al levriou meneget e notennou an oberennou-se ; J. Bidez, *Les premiers philosophes grecs techniciens et expérimentateurs*, Brussel, 1921 (diwar ar *Flambeau* ; mouladur distag ; rentakont gant S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1921, II, p. 427) ; A. Sartiaux, *Les Civilisations anciennes de l'Asie Mineure*, 1928, pp. 44-8, 68-77 ; L. Laurand, *Manuel des Etudes grecques et latines*, kenta stagadenn : *Les Sciences dans l'Antiquité*, eil mouladur, 1930 ; Abel Rey, *La Science dans l'Antiquité*, 3 levrenn.

(7) Rubens Duval, *La littérature syriaque*, trede mouladur, 1907, pp. 8-9 ; Gaudefroy-Demombynes, *Les Institutions musulmanes*, 1921, pp. 172-3 ; E. Montet, *L'Islam*, 1923, pp. 76-83.

## XXVI. FRAMMATAERIEN HA STERNATAERIEN BOBLAÑS KENTEL AR GRESIANEG HAG AL LATIN

Istor ar gresianeg hag al latin, dre m'hen anavezomp kalz spisoc'h ha pervesoc'h eget hini ar yezou-all eus an Hen-amzer, a laka mat er goulou ar wirionez-mañ o spleita evit kement yez a sevenadurez a zo, e ne vern pe vare eus an istorvez: talvoudegez sevenadurel eur yez, al levezon he devez war hec'h amzer, ha, dre ar skridou a lez war he lerc'h, war an amzeriou da zont, a vez dalc'hmat diouz niver ha talvoudegez an dibabou-tud a ra gant ar yez-se, diouz an doug a zo enno da labourat, da ober, da sevel, da groui, diouz temz ha lemmder o spered, diouz nerz o mennerez, diouz liester, nevester ha digorded an dremmweliadou dizolôet dre imbourc'hiou o deskadurez.

Dre ma 'z eus bet e Gresia hag en Italia, e-doug ar c'henta milved kent H. S., dibabou-tud o labourat, remziad war-lerc'h remziad, da wellaat o yez, ez eo deuet ar gresianeg hag al latin da veza yezou unvan, kaer ha pinvidik, barrek diouz holl ezommou ar sevenadurez. Kerkent avat ha ma 'z eas an dibabou-tud-se war rouesaat ha war goaza, e teuas da vergla ha da zalla ar benveg a oa bet savet ganto. Ken doun hag al latin ne zistresas ket ar gresianeg (1). Dre ma 'z eo bet komzet dalc'hmat gant gwir Hellened, pe, da vihana, gant tud bet hellenekaet abaoe an Hen-amzer bella. Dre ma 'z eus bet atao skoliou o kentelia war ar yez. Dre ma teuas abred a-walc'h ar bobl izel en he fez da gomz ar yez unvan, ar genyez veur iaonek-attikek. Dre ma 'z eus bet dalc'hmat Gresianed desket oc'h ober gwardoniez war ar yez.

Ne voe ket kerkouls ar bed gant al latin. Dindangleuziet eo bet abred al labour-stuzia ar yez a oa bet boulc'het gant ar Romaned desket. Rak mont da get a reas an diazez-koundoun poblek a oa d'ar yez-se: an diazezad latinegerien rik diwar ar maez, gouenn ar frank-koueriaded eus al Latium. Eus ar goueriaded-se, anezo-holl perc'henned-douar vihan o tougen eur garantez relijiel ouz o bro hag ouz ar gêr-benn anezi (*Roma ! Pro Patria !* evel ma youc'hent war an dachenn-emgann), e c'hoarveze an armeadou rôman a c'hounezas Italia hag he difennas ouz argadadegou Karthadiz Hannibal. Nemet da get ez eas o gouenn gant brezeliou re hir ha re stank. Eun niver anezo a gouezas war an tachennou-brezel, hag ar re-all, rivinet, a rankas gwerza o douarou d'ar vrientinien. Dont a reas estrenien, sklaved, en o lec'h, e kement korn eus ar vro ma na voe ket trôet ar parkou e peurvanou gant ar berc'henned

(1) Nesoc'h an eil d'eben, ha nesoc'h ivez d'o mammyez eus an Hen-amzer, emañ manet ar rannyezou gresianek a vremañ eget n'o deus graet ar yezou dinaouet eus al latin : italianeg, spagnoleg galleg, roumaneg, provañseg. h. a. Ar geriou gresianek a vremañ o deus miret, dre vras, an niver a sillabennou o doa e gresianeg an Hen-amzer. N'eo ket c'hoarvezet ganto kemma stumm evel ma reas al latin *dicere* « lavarout » o vont d'ar galleg *dire*, al latin *negare* « nac'ha » o vont da *nier*. Kennebeut-all, n'eo ket aet da get enno an dibennger a wechall, evel ma reas el latin *laudâtôs* o vont d'ar galleg *loués*. Dre-se e van er rannyezou gresianek a vremañ aspadennou eus an trôadur-anoiou : tro-envel *aderphos* « breur » ; tro-c'henel *aderphou* ; tro-damall *aderpho(n)* ; tro-c'hervel *aderphe* (A. Meillet, *Aperçu d'une hist. de la langue grecque*, kenta mouladur, 1913, pp. 362-3).

nevez (2). Rom hec'h-unan a oa bet, da genta, eur gêr-veur ma oa enni muioc'h a estrenyezerien, Etrusked ha Gresianed, eget a latinegerien. Skrivagnerien an Hen-amzer hel lavar groñs ha krenn d'eomp (3), ha studi ar geriou amprestet a-goz gant al latin digant an etruskeg hag ar gresianeg a laka anat n'eo ket gevier a lavaront (4). Pa lakaas al Latined o dourn war ar gêr-se, e trôas kêriz war yez o renerien nevez, nemet, er goudevez, da heul aloubidigez Italia hag ar broiou-all tro-war-dro d'ar mor Kreizdouarek, e teuas adarre da veva enni eun niver dreist-kred a ziavaezourien, anezo peurliesa sklaved ha frankizidi, eus an holl vroiou aloubet. Ar Romaned desket n'o deus biskoaz mennet sevel skoliou evit deski d'ar bobl izel, d'ar werin en em furmet diwar an holl zanveziou estren-se, al latin reiz hag unvan, al latin lennegel, a gomzent o-unan. Ac'hano an diforc'h, a yeas war greski ha war wasaat gant an amzer, etre an daou seurd latin: al latin uhel hag al latin izel.

(2) Da c'houzout hiroc'h a-zivout an traou-se, lenn P. Guiraud, *Etudes économiques sur l'Antiquité*, eil mouladur, 1905, pp. 275-80 ; P. Louis, *Le Travail dans le Monde romain*, 1912 ; E. Cavaignac, *Population et Capital dans le Monde méditerranéen antique*, 1923 ; M. Rostovtzeff, *Economic and Social History of the Roman Empire*, Oxford 1926 ; Tenney Frank, *An Economic History of Rome to the end of the Republic*, eil mouladur, Baltimore, 1927 ; J. Toutain, *l'Economie antique*, 1927 ; A. Piganiol, *La Conquête romaine*, eil mouladur, 1930, p. 87 ha *passim*.

(3) Herakleitos a Bontos (IVvet kantved kent H.S) a ya betek ober eus Rom eur gêr hellenat (*polin hellênida*). Diwar-benn savidigez Rom gant an Etrusked, hervez doare-lidou etruskek, L. Homo, *L'Italie primitve et les débuts de l'Impérialisme romain*, 1925, pp. 138-49.

(4) A. Meillet, *Esquisse d'une histoire de la langue latine*, kenta mouladur, 1928, pp. 107-21.



An dud a gomze al latin uhel, lenneien, stadrenerien, pinvidien, uhelidi, brientinien, ne vern pe ano a raer anezo, a zo bet atao ar pep bihana en engroez al latinegerien. Bez ' ez eus eul lezenn-houarn aberz an Natur a harz ouz ar renkadou uhel en eur vrôad da veza ar re dudeta. Eul lezenn-natur ken digernez-all a varn da vont da get, abred pe ziwezat, gouenn an tiegeziou pinvidik dre ar sïou fall lakaet da ziouan enno gant ar binvidigez. Ouspenn an diou lezenn-se, a zo bet o kenober a bep amzer aenep d'al latinegerien uhel, e voe gwanaet o strollad, diwar an IIvet kantved kent H. S., gant reuziou bras a bep seurd: ar brezel ouz ar Gevredidi, ar brezeliou a-ziabarz hag an huadegou d'ar maro, ar brezel ouz ar sklaved, hag ar rivinadegou o tont da heul an holl reuziou-se. Rivin bras an IIIvet kantved goude H. S., hini ar Vvet kantved, oc'h ober o reuz en holl gevrennou an Impalaerded, a skôas taol ar maro gant gouenn al latinegerien uhel (5).

Diwar tonkadur al latin izel, e welomp petra e teu da veza eur yez unvan eur wech m'eo aet diwar dro ar bobl gouenn ar frammataerien hag ar sternataerien boblañs. Unvan a-walc'h e tlee beza al latin izel da genta, pa 'z eo gwir e oa anezañ yez gwerin Rom hag ar maez tro-war-dro, da lavarout eo yez eur c'hornbroig dister a Italia. Ar yez unvan-se, levezoniet muioc'h pe nebeutoc'h, diouz lec'hiou a voe, gant al latin uhel, a yeas, eur wech ledet eus ar mor Bras d'ar mor Du, d'eur bruzunadur rannye-

(5) A-zivout an holl zarvoudou-se, lenn : L. Homo, *Problèmes sociaux de jadis et d'à présent*, 1922 ; V. Chapot, *Le Monde romain*, 1927 ; F. Lot, *La Fin du Monde antique et le début du Moyen-Age*, 1927, pp. 1-275.

zou. *N'eo ket dre zegoù, na zoken dre gantou, eo e niverer ar rannyezou romanek dinaouet eus al latin izel, hogen dre vilou: kement anezo hag a wikou, a bloueziou* (6).

An taol-lusk a lakas, e dibenn an Hen-amzer, poblou Italia, Illiria, Thrakia, Galia hag Iberia da zilezel o yezou brôadel evit kemer al latin, a zo a-unseurd gant an hini a zougas, daouzek pe bemzek kantved diwezatoc'h, renerien an Alamagn da leuskel an alamaneg evit trei war ar galleg. Gant an eil re evel gant ar re-all, an troka yez ar vro ouz eur yez estren a zo bet graet, a-berz uhelidi, a youl-gaer, diwar fouge, dre sebez-bam ouz eur sevenadurez-all a hañvale beza trec'h da hini ar vro, hag o kas dreveza betek en he doare-lavar ar bobl veur a oa perc'henn d'ar sevenadurez-se. N'eus ket bet a redi nag a-berz Rom, nag a-berz eur boblañs roman deuet da veva er broiou aloubet. Laket er-maez eul lec'hiennou bennak en Italia, er Spagn, e kreisteiz Galia, en Illiria hag e Dakia, gwall-zister eo bet atao niver ar Romaned hag an Italianed romanaet a yeas da ober o annez da vat er broiou gounezet ganto, dreist-holl er re anezo tro ouz ar Gwalarn hag an Hanternoz. An toullou spontus graet e-touez ar Romaned hag an Italianed-all gant lazadegou ar brezeliou-diabarz; gwasoc'h c'hoaz, an dibobla oc'h en em gadarnaat en Italia, a-benn meur a gantved-pad, da heul ar ganedigeziou war nebeutaat (7), a

(6) A. Dauzat, *La Vie du Langage*, 1910, pp. 179-88 ; *La Géographie linguistique*, 1922, *passim*. Diwar-benn ar gwikou (*vici*) hag ar c'hêriadennadou a frank-koueriaded e dibenn an Hen-amzer hag e derou ar Grenn-amzer : F. Lot, *op. cit.* p. 131.

(7) An dibobla, diwar ar rouesaat da zimezi hag an dibaotaat



viras outo da ober ar pez a reas, en hon Amzer, Europiz en Amerika : divrôa a vagadou evit mont da ouenna en o ferc'hennadennou nevez.

Ha pa vije bet zoken, e-pad meur a gantved, a-walc'h a dud gant ar Romaned evit ober kement-all, diaes e vije bet d'ezo dre na oa ken en Europa d'ar mare ec'honderiou bras didud, strujek an douar enno, evel m'edo gant Amerika, pevar c'hant vloaz a zo bremañ. Dre-holl, eus raz Kalpe (Jibraltar bremañ) da raz Galia (raz Kalez), eus ar mor Bras d'ar mor Du, edo perc'hennet an douarou-struj gant pobladou stank a-walc'h a c'hounideien-douar hag a vagerien-loened. Ne vane ken nemet tagnennou, lannegou, brugegou, geuniou, koadou, ar re end-eeun a oa bet lezet gant broïz evit bônna an harzou etre pep poblad. E Galia, en oadvez kelt-ha-roman (moarvat er Ia pe en IIvet kandved goude H. S.) e voe peuzdiskaret daou eus ar c'hoadou-se, an daou anvet e galianeg *Belisa* ha *Brigia* (8). Nemet, a-hervez, dre zaouarn ar C'halianed o-unan, ha diwar

da c'henel, a stagas da ober e reuz e-touez ar Romaned kerkent hag an IIvet kantved kent H.S. hag en em astennas diwezatoc'h dre holl Italia, ha zoken, e ser rivin meur ha poan-veva ar c'hantvedou diweza, dre an Impalaerded a-bez. E Gresia, edo an dibobla o skei garo abaoe ar IVvet kantved kent H.S. En aner e klaskas ar renerien stourm ouz ar walenn dre lezennou hag ensavaduriou a bep seurd : arc'hobrou rôet d'an tiegeziou niverus, *Lex Julia de maritandis ordinibus* (o skei tellou-kastiz pounner ha strisaduriou-gwiriou gant an dud dizemez), *Jus trium liberorum*, *Puellae Faustinianae*, *Novae Puellae Faustinianae*, *Pueri Mammaeani et Puellae Mammaeanae*, h. a. P. Guiraud, *Etudes économiques sur l'Antiquité*, eil mouladur, 1905, pp. 143-59 ; L. Homo, *Problèmes sociaux de jadis et d'à présent*, 1922, pp. 222-84.

(8) *Beauce* ha *Brie* e galleg, anoiou-koadou aet da anoiou-

lusk o brientinien, e voe graet an diskaradeg ha trôet goude-se ar frankizennou en edegou. Eus a douez ar werin laosk ha lezirek a veriēnne e Rom hag er c'hêriou bras-all a Italia n'hellje ket sevel tud barrek da gas da vat eun hevelep trevell.

broiou da heul an difraosta hag an tuda anezo (A. D'auzat, *Les Noms de lieux*, 1926, p. 187). *Belisa* a vije deuet da veza *Belez* e brezoneg. Koadou-all a zo bet diskaret er Grenn-amzer hepken, peurliesa da heul savidigez eur manati en o metou. En XI[vet] kantved e voe diskaret evel-se ar c'hoad meur anvet *Vastin*, *Wastin*, *Gastin*, ma oa dindanañ ar pep brasa eus pou Gwenngen (*pagus Vindocinensis*). A. Maury, *Les Forêts de la France dans l'Antiquité et au Moyen-Age, nouveaux essais sur leur topographie, leur histoire et la législation qui les régissait*, e *Mémoires présentés par divers savants à l'Académie des Inscriptions et Belles-Lettres*, eil rummad, IV, 1860.



# LODENN AR GELAOUENN

# Notennou

**Niverenn Yann Sohier**

An niverenn gouestlet da enori eñvor Yann Sohier a vo niverenn miz gouere. Re ziwezat eo deut d'imp pennadou darn eus hor c'henlabourerien evit gallout kempenn an niverenn ken buan ha m'hor bije karet.

Kenderc'hel a ra AR FALZ. Skriva, evit ar mererez da : Bodénès, mestr-skol, Irvillac (K. R. 10.037 Roazon). Evit ar renerez, skriva da : Kerlann, Boest-Post 2, Huelgoat.

**Dre ar c'helaouennou**

En Adsao e lennomp eun droidigez e brezoneg c'houek diwar galleg P. Feval, « *Yannig hag e Lizer* ».

Kelaouenn *Kenvreuriez ar Brezoneg* kloerdi Kemper a zo evel boaz dudius da lenn, dreist-holl ar pennad, « *Ar Brezoneg e Kloerdi Kerfeunteun* ».

**Embannaduriou nevez**

**AR VOTEREZ, gant Y.-L. Rozec, e brezoneg hag e galleg, e gwerz gant Loeiz Le Du, 13, place du Centre, Gwengamp, 30 pajenn. Priz : 4 real (10 gwenneg ouspenn dre ar post).**

Klasket en deus an oberour rei amañ « eun diver-

radur eus lezenn an iliz e-keñver an dilennaduriou ». Ar yez a zo mat a-walc'h, traouigou iskis enni koulskoude, evel *hez* e-lec'h *hec'h*.

### Geriadurig an troiou-lavar

Gant klañv m'eo bet rener *Gwalarn* e miz ebrel, daleet eo bet eun tammig embannidigez kendalc'h al labour-se. Ar c'houec'hvet strobad a vo kaset d'ar rakprenerien e miz mae.

E-leiz a liziri a zegouez amañ digant tud o c'houlenn ar strobadou kenta. *N'eus ken anezo*. Graet eo al labour evit *rakprenerien* nemetken.

« Gwelloc'h », a lavarer d'imp, « e vefe *moula* labouriou ken talvoudus d'ar vrezonegerien ». Hag e kav d'eoc'h eo evit hor plijadur e *liesskrivomp* anezo? War-dro 50 rakprener hon eus bremañ. 250 a vefe ret kaout evit moula. An 250-se a vefe kavet en eun devez, ma karfe d'an dud hon harpa. Gwaz a se d'ezo ma ne reont ket.

### Ar Simbol

Eun arnodenn ar Simbol a voe dalc'het e Roazon d'ar yaou 31 a viz genver 1935 gant F. Kervella ha R. Delaporte da varnerien. Tri den a gemeras perz. Unan hepken, an Ao. Yann Ezel, eus Ploare, a voe kavet barrek.

### Brezoneg ar Vugale

Setu amañ ar profou bet: An Ao. L. Ar Floc'h: 10 l. — « Breiz Atao », strollad Roazon: 20 l. — An Ao. L. Le Cornec: 20 l. — An Ao. J. Riou: 30 l. —



An Ao. Fr. Moyse: 15 l. —An Ao. Mens: 8 l. — Abeozen: 20 l. — Dizano: 20 l. — en holl: 143 l.

Bez' ez eus er c'hef: 698 l. 55.

Spi hon eus e c'hellimp gant an arc'hant-se kaeraat ha kreski c'hoaz *Kannadig Gwalarn.*

### Ali hol lennerien

Eul lenner, hag a zo ivez eur skrivagner ampart, a skriv d'imp :

« Peogwir e skrivan d'eoc'h e fell d'in ho kourc'hemenni evit ho labour, « *Geriadur an Troiou-Lavar Poblel* », a zo *dreist,* ha talvoudus-bras e vo da skoazella an dud da gomz ha da skriva eur brezoneg c'houekoc'h. Dreist-holl ar paour kaez brezonegerien eveldoun-me na c'hellont ket mont da vammenn ar bobl da eva eur banne eur wech an amzer...

Oberenn diweza Meven Mordiern a zo mat ivez. Dudiet-bras oun bet ganti, daoust d'in anavezout dija eun darn vras eus an traou meneget enni...

Eun dra vat e vefe, d'am meno, embann war *Walarn* pennadouigou kernevek gant o zroidigez vrezonek (ha kembraek) evel m'hoc'h eus graet en niverenn diweza. Talvoudusoc'h e vefe kement-se evit skigna anaoudegez ar yezou breizek all e-touez ar Vretoned eget rei d'ezo pennadou yezadur pe erbedi d'ezo levriou klok evit studia ar yezou-se. An neb a lenn diou pe deir gwech gant evez eur pennad kernevek eur wech ar miz, evit gwelout, ne daio ket da lakaat e fri e-barz eur yezadur pe eur geriadur, dreistholl ma 'z eo ret skriva, gortoz ha prena ha kemer kement a drabas gant eur yezig dister ha digempenn hag hogos maro evel ar c'herneveg. Ne vern. Lennet

em eus ar pennad kernevek embannet e *Gwalarn* gant dudi, ha sabatuet oun bet o welout pegen tost e oa ouz ar brezoneg en diwez, nemet ez eo ret klask ha prederia eun tammig. Ret eo d'in anzav ivez ez oun sabadac'het-krenn gant an dud a bled war g-*Kernow*. Ne welan ket mat e pelec'h e fell d'ezo mont gant o yezig. Ret eo d'ezo beza tud gredus e gwirionez. Kompren a rafen e teskfent ar brezoneg pe ar c'hembraeg evit chom Kelted, hag e labourfent e brezoneg pe e kembraeg da studia o yez d'ezo hag o bro d'ezo, hogen klask dasorc'hi ar c'herneveg... !

Ne gomprenan ket kennebeut perak ez oc'h-c'houi a-enep ar menoziou en deus Kerlann displeget en e bennad embannet war *Vreiz Atao*. Poell a zo ennañ koulskoude, ha ne welan ket an traou en eur c'hiz all en amzer da zont ».

**Eur gomzvandenn gembraek**

War a lennomp er c'helaouennou saoznek, emeur o vont da sevel eur film e kembraeg penn-da-benn. C'hoariet e vo gant eur strollad mengleuzierien eus Blaenau Ffestiniog (Kleiz-Kembre). Testenn ar film eo emaberz eun tiad micherourien da rei deskadurez da unan eus ar vugale.

**Ar yezou keltiek hag ar skingomzerez**

Kaslec'hiou skingomzerez Iwerzon a ra gant an iwerzoneg.

Hogozik bemdez e komz kaslec'h saoz ar *West Regional* (hed-gwagenn : 373 m. 1) e kembraeg.

Nevez 'zo e c'helled lenn war gelaouennou Bro-Saoz ar c'helou-mañ :



« Dizale e vo goulennet ouz ar B. B. C. (Strollad skingomzerez Breiz-Veur) peseurt traou a vo skignet gant kaslec'h nevez an Uheldiriou, oar o sevel e Burghead e-kichen Inverness.

« Difennerien ar gouezeleg a c'houlenn ma vo graet gant ar yez-se, ha gant ar yez-se hepken, koulz lavaret, hag a ra pep tra a c'hellont da zisoc'h gant o menoz.

« O enebourien a lavar emañ ar yez-se o vervel, ha n'eus ket a-walc'h a dud barrek da c'hoari penn-da-benn d'ar sizun e gouezeleg ».

A-boan ma kreder goulenn petra a vez graet e kaslec'h Roazon evit ar brezoneg.

**Radio i Gymru**

Setu amañ ar pennad a lennomp, dindan an talbenn-mañ (*Skingomzerez da Gembre*) en « *Y Tyst* », 18 a ebrel :

*Gwir yr hen air « Dyfal donc a dyr y garreg ». Tonc ar donc a fu hi am flynyddoedd, a'r garreg fel callestr. Ysbryd teyrn dideleran fu ymagwedd y B. B.C. at Gymru hyd yn hyn. Wrth wraidd y cyndynwydd yr oedd gwrthod cydnabod bodolaeth Cymru ar wahân i Loegr. Rhaid datrys dwy broblem arall eto cyn bodloni pawb — darparu ar gyfer y cymysgedd yng Nghymru, a sicrhau rhaglenni teilwng. Sut bynnag, dyma ddechrau yn y dechrau o'r diwedd.*

Gwir ar ger koz « Taol dalc'hus a dorr ar garreg ». Taol war daol a zo bet e-pad bloaveziou, hag ar garreg evel kailhastr. Spered eun tiern diblegus a voe dalc'h ar B.B.C. e-keñver Kembre betek-hen. Gwri-

ziou an aheurterez a oa nac'h bezañs Kembre evel diforc'h diouz Bro-Saoz. Ret diskoulma diou gudenn arall koulskoude kent plijout da bep unan: darbari tra pe dra e-keñver ar c'hemmesk e Kembre, ha suraat taolennou-c'hoari a zoare. Ne vern, setu derou en derou en diwez.

**Diwar-benn Bro-Wened**

E Leon, Kerne ha Treger, *Gwalarn* en deus ar brud da garout re Bro-Wened, da ober re a stad eus ar gwenedeg. Se a zisplij da dud 'zo. Rak bep gwech ma rannomp eur gerig a ziveuleudi e-keñver tra pe dra a Vro-Wened, omp sur da gaout liziri digant lennerien, hag a lavar d'imp: « Mat an taol ! Skoit kalet ! Ra glevo Gwenediz o fegement a-benn ar fin ! »

Ma ! Al lennerien-se eo a glevo o fegement en dromañ diganimp:

Arabat da Leoniz, Kerneviz ha Tregeriz kredi ez eo bet graet ar yez unvan evito hepken. Graet eo bet evit Gwenediz koulz hag evit ar re all. Leoniz, Kerneviz ha Tregeriz a c'hoarz bremañ, peogwir e welont Gwenediz strobellet gant eun doare-skriva bastard ha divalo. Ne c'hoarzint ket atao. Ar menoziou yaouank a gerz goustatoc'h marteze e Bro-Wened eget er rannvroiou all. Hogen kerzout a reont. Eno ivez e ouezo ar yaouankiz eskemm an truilhou mezus a vez goloet ganto o rannyezig koant ouz gwiskamant kaer ar yez unvan. Levenez a vo eun deiz e Bro-Wened p'o devo kuitaet he mibien an ivarc'hig fankek ha teñval m'emañ ar skrivagnerien goz o sanka hag o seizdalea ennañ.



**Eul lizer a bouez**

Moula a reomp amañ hogozik en e hed eul lizer a zo bet kaset d'imp gant eun den yaouank war e studi beleg.

« N'oun ket fur e gwirionez, peogwir em eus gortozet keit a-raok skriva d'eoc'h. Soñj hen ober am boa pell 'zo. Daleet em eus, ha daleet hir amzer gant an diegi. Rak diegus oun da skriva, dreist-holl da skriva e brezoneg, yez a garan kement koulskoude...

Mall am bezo da zegemerout ho liesskrivaduriou. Spi am eus e vezo chomet unan bennak re eus ar strobad hoc'h eus dija embannet. Rak c'hoant am eus da gaout kement labour a savot. Hel lavaret em eus d'eoc'h. Karout a ran ar brezoneg. Va yez eo. Ha peogwir war dachenn al lennegez vrezonek, n'eus nemet « *Gwalarn* » o sevel oberou a dalvoudegez, e fell d'in adal bremañ prena pe rakprena an holl daoliou labour a embannot.

... E gwir n'hellan ket ober kalz a dra. Eul labour am eus embreget, a c'houlenno diganin va amzer ha va buhez, kement gwenneg am bo zoken. War an arc'hant-se da vihana, e talc'hin bepred trawalc'h evit sikour « *Gwalarn* », paea va c'houmanant, rakprena hoc'h oberou.

Rak peogwir en deus Doue va galvet da veleg, da veleg e Breiz, da veleg e-touez ar Vrezoned, va dlead eo deski, ha peurzeski yez Breiz. Hag evit hen ober eo e lennin « *Gwalarn* ».

... Plijadur am eus bep miz o reseo niverennou « *Gwalarn* ». Hini miz meurz en deus plijet d'in dreist-holl. Samma a ra ar maout Meven Mordiern. Kel lies eo bet tamallet d'ar brezoneg beza eur yez

fetis ! Deuet oa ar mare da serri o genou d'an dioded-se ! Mall am eus e stagfe eur beleg bennak da skriva eur pennad doueoniez e brezoneg unvan. Rak neuze ivez e vefe marteze nebeutoc'h a veleien en eneb d'ar brezoneg.

Ha koulskoude en deiz a hizio, an hanter bras ac'hanomp o deus kas ouz yez o mamm. E gwir, n'eus ket da veza re souezet. O studiou a reont penn-da-benn e galleg pe e latin. Ha pa vez ret d'ezo ober o sermoniou kenta, n'eo ket gant ar galleg, — ha nebeutoc'h c'hoaz gant al latin, — e vezont saveteet. Ar yezou o deus studiet e-pad ugent vloaz ne servijont ket d'ezo en o micher a veleg. Ret e vez ober implij eus ar brezoneg. Hogen biskoaz n'o deus desket ar brezoneg. N'eo ket d'ezo eta e c'heller ober ar rebechou kenta: d'ar re a zo o mistri eo, d'ar pennou bras evel atao ! »

**Er Vreuriez-Veur**

An Aotrou 'n Abad Mary, a Vro-Wened, a zo bet anvet da ezel Breuriez-Veur ar Brezoneg, da gemer lec'h an Aotrou Chaloni Martin, marvet. An holl a oar pegen kalonek e labour an Ao. Mary evit ar yez. Hor gwella gourc'hemennou d'ezañ.

